## TAOLENN


Pajenn

Job ar Bayon (Youenn Drezen) . . . . . . . . . . 5

Nouenn ar Gurun kozh (Youenn Drezen) . . . . 8

E Brest... gwechall (F.R.M.) . . . . . . . . . . 20

Tintin Katarin (F.R.M.) . . . . . . . . . . . . 23

La Celestina, Arvest XVIII (tr. Y. Drezen) . . 25

Istor berr al lennegezh kembraek (J.P. Vinay. — tr. P. Bourdelles) . . . . . . . . . . . . . . 34

Lennegezh Bro-Gernev-Veur (J.P. Vinay. — tr. P. Bourdelles) . . . . . . . . . . . . . . . . 75

Gwened (Youenn Drezen) . . . . . . . . . . . . 78

Iliz Kernasen (Nedel Rozoc'hen) . . . . . . . . 81

Lu ar Gelted a-hed ar c'hantvedoù (A. Laîné. — tr. Yann Chanteau) . . . . . . . . . . . . 85

Rakskrid da droidigezh « Ondinenn » (Maopreden) . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . 97

Aozadur Framm Keltiek Breizh . . . . . . . . 107

*Pep gwir miret strizh*

# JOB AR BAYON

## gant Youenn DREZEN

*Ober a ris, war-dro ugent vloaz 'zo, anaoudegezh gant Job ar Bayon, e-kerz unan eus goueliou ar « Bleun-Brug », e Kastell-Paol pe Lesneven, diouzhtu goude ar brezel bras.*

*E barr e vrud e oa, d'an ampoent, Job ar Bayon, e pep keñver. Pemp bloaz ha daou-ugent bennak e oa. Biskoazh ne welis toniusoc'h den, uhel e vent, un degemer dezhañ evel d'un impalaer. Beleg e oa, ha kure e parrez Bignan, ma ne fazian ket ; met nevez-deut en-dro eus Silezia, m'edo aluzener en armeoù, n'en doa ket diwisket c'hoazh e zilhad soudard ; ha dougen a rae war e vruched un aradennad medalennoù, peadra lakaat unan da vont luch.*

*Pezh na oa ket divalav tamm ebet, plijus-kenañ, ne lavaran ket, ha kenedus-dreist, gwintet e oa, p'e welis, evel un derwenn sonn, e-kreiz ul liorzhad vleunioù, pe, e brezhoneg eeun, en em gavout a rae e-mesk kanerezed Sant-Yann-Badezour, ur strollad merc'hed yaouank, a daole sklerijenn war an hent, ken fichet e oant en o gwiskamantoù e giz Bro-Vaod.*

*Ouzhpenn ar beleg hag ar soudard glorius, pezh a blije deomp e Job ar Bayon eo e oa anezhañ ar skrivagner ijinet-dreist a zouge uhel banniel ar brezhoneg e bro-Wened, hag a ouie an tu da zegas brud d'hor yezh. Kontañ a raemp mil vad, etrezompni, yaouankizoù savet d'ar vuhez vreizhat, e-doug ar brezel, diwar-benn ar gounidoù a rae, du-hont, en-dro da Wened, war harzoù ar galleg, paotred sonn evel ar chalonied Buleon ha Marechal, ha, dreistholl, Job ar Bayon.*

Anavezet e oa hemañ evel tad, pourvezer ha pennrener « C'hoariva Nikolazig », e Santez-Anna-Wened, an teatr nemetañ eus an amzer-vremañ e Breizh. Anavezout a raemp anvioù ar pezhioù-c'hoari : « Nikolazig », ar c'houer eürus a welas hor Mamm Santez Anna hag a gomzas e brezhoneg ganti ; « An Aotrou Keriolet », ar pec'her touet ; « Mouez ar Gwad », pe Buhez ar Mab Prodik ; « War roudou an Hader », h.a..

Gouzout a raemp ivez ne oa ket par dezhañ da stummañ c'hoariadennoù farsus evel « Job al Lonker », pe « Fosfatin, ar vatezh fin » ; da sevel sonioù flour ha gae, ha kanaouennoù a c'hwezhe gwrez er c'halonoù.

Gouzout a raemp... Met, petra ne ouiemp ket ? Un den uhel, un den bev, hag eus e amzer, e oa evidomp Job ar Bayon, ha prest e oamp da vont d'e heul, diskibion c'hredus ac'hanomp.

●

Diwezhatoc'h, dek vloaz bennak goude, am boe tro da gaout darempred tostoc'h, ha liesoc'h ouzh ar skrivagner bras.

En em dennet e oa, beleg dibarrez, e bourc'hig Kolpeu. Ne chome ket dilabour, a-dra-sur, hag eñ eo, da skouer, a roas lañs d'ar reder prim-tan war gazeghouarn, va c'heneil mat Marsel Jezeu. C'hoari a rae atav skrivañ traoùigoù e brezhoneg pe e galleg. Hogen, ret hen anzav, aet e oa ar feunteun da hesk, aet e oa lezirek spered ar barzh ; ha mervel a eure Job ar Bayon er bloavezh 1935, d'e 60 vloaz, hep bezañ roet d'ar brezhoneg ar mestr-ober a vije bet, evit e anv, ar pezh a vo, da viken, evit e genvroad Kalloc'h-Bleimor, al levrig tanav, nemet dispar : « War an daoulin ».

●



Degemer eus ar c'hentañ am beze digant an Ao. Bayon, kel lies tro ma 'z aen d'ober dezhañ ur weladenn, en e di bihan, un tammig er-maez diouzh bourc'h Kolpeu, war vord hent bras Logunec'h. Bourrañ a rae marvailhat ganin diwar-benn ar brezhoneg ha niver bras ar pezhioù-c'hoari, ar sonioù hag ar bep seurt a skridoù a savas en hor yezh. Me, — studiet am boa pizh, abaoe, e labourioù, — n'oan ket mui ken tomm outo.

Krediñ a ris, ur wech bennak, — yaouank e oan, — anzav outañ e kaven ganto... blaz ar re vuan. Ober a reas e vourrenn, ha respont a reas un dra bennak evelhen :

« Ya ! marteze !... Kement a veuleudi a veze roet din, ma oan deut da grediñ e oa klok, lipet ha kempenn kement tra a zivere diwar va fluenn... Marteze, e vije bet gwelloc'h din skrivañ gorrekoc'h, nebeutoc'h, ha prederiañ pishoc'h, frammañ startoc'h va oberou... »

Ur wech bennak, e tegase din un dornadig kontadennoù savet gantañ e galleg, d'ar c'haloup, evel ma oa kustum d'ober. Goulenn a reas diganin o lakaat e brezhoneg. Nac'h a ris, evel just, en ur abegiñ e ouie un den eveltañ brezhoneg saourusoc'h eget na ouien-me, hag en doa muioc'h a amzer vak egedonme, da beurgempenn e skridoù er yezh a garе. N'ouzon dare ha kaset eo bet gantañ va ali da benn, rak nebeut goude ez ae da anaon.

E-touez ar c'hontadennoù-se e oa unan hag a vo kavet blaz ganti moarvat. Hec'h anv a oa, e galleg : « En douceur ! » Kemeret em eus digarez diwar an damaotre a zo bet roet din, en e amzer, gant Job ar Bayon e-unan, n'eo ket da dreiñ e brezhoneg, hogen da aozañ e stumm ur pezhig-c'hoari, ar gontadennigse a vo diouzh ho tere, mar plij ganeoc'h, hag, evel just, gant ma talvezo va c'henlabour un draig bennak.

# NOUENN AR GURUN KOZH

Un arvest

gant Youenn DREZENN

hervez ur gontadenn gant Job ar BAYON

---

TUD AR C'HOARI : *An Aotrou Person*
*Martolod kentañ*
*Eil martolod*
*Gweltaz Kersaho kozh*
*Matao Gurun kozh*
*Juli, karabasenn*

LEC'H AR C'HOARI :
*Enez Houad, er-maez da vor Gwened.*

*
* *

TAOLENN GENTAÑ
(War dreuzoù dor kegin ar presbital)

MARTOLOD 1. — Kenavo neuze, aotrou person !
MARTOLOD 2. — Ar c'hentañ gwelet, aotrou person !



PERSON. — Kenavo deoc'h, va faotred ! Kenavo, hag ur wech c'hoazh, mil bennozh Doue deoc'h evit ho kaoteriad ! Ha diwallit d'en em goll gant ar vogidell !

MARTOLOD 2 (*o c'hoarzhin*). — Ne daimp ket, forzh penaos, pelloc'h eget an aod. Sac'het omp en enezmañ evel ur c'hrank en e gavell. Brum dall a zo, avat, ken na weler ket kloued ho porzh diouzh toull ho tor.

(*Klevout a reer o sklokal botoù-koad an daou vartolod o pellaat.*)

PERSON (*dezhañ e-unan*). — Brum dall, ya !... hag o vont da noziñ anezhi...

Pemzek devezhiad amzer fall, ha mor dirollet, evel ma vije bet kouezhet milligadenn an Aotrou Doue war an inizi ; hag abaoe tri devezh kalm-chok ha brum dall ! Ya ! prizoniet omp, e gwirionez, amañ, e-kreiz ar mor, hep ma c'hell na bag na lestr loc'hañ kuit pe dont war hon tro !... Ha feiz ! degouezhet mat eo profig ar Fur hag e gomper Seveno... Edon o vont berr gant ar bevañs.

Kasomp danvez-koan da gegin Juli... (*Gervel a ra en ur vont*). Juli !... (*Lakaat a ra ar baner war daol ar gegin*). Taolomp sellig al lipouserezh war besketaerezh va farrezianiz. A ! daou grank bras, morgevnid !... Me a blij din dreist ar morgevnid... Ha gwrac'hed... he ! he ! gouzout a ran piv a lipo e vourroù fenozh !... (*Gervel a ra :*) Juli !... Pounner-glev e teu Juli gozh da vezañ...

Mar deus en enez daou pe dri bleizmor dibalamour, n'eus a gristen nemet dour ar badez war o zal, paotred vat eo martoloded ar barrez-mañ, pa zoujont o

ferson, betek kaout damant d'e geusteurenn... Na petra 'ta ! Daoust ha n'on ket roue an enez : maer, paotr-ar-rolloù, archer, barner, maltouter, ostiz, medisin, apotiker ha komer-blouz, zoken ; mestr an enez, war-lerc'h Doue, evel ar c'habiten e bourzh e vag ?... (*Gervel a ra.*) Juli !... Pelec'h emañ Juli eta ?...

JULI (*o tegouezhout*). — N'on ket bouzar, hag amañ emaon. Ha, sur, e faoutot ho korzailhenn o hopal warnon, evel ma vefec'h o tichoual morvaouted Kerregenn ar Yoc'h...

Erru eo ar vag en aod, a-benn ar fin ?

PERSON. — N'eo ket Juli ; na diouzh Gwened, na diouzh Kiberen. Daou vartolod an hini a zo deut...

JULI. — ... Da c'houlenn an aluzon adarre, evel just. Mat, den paour, c'hwi an hini a vo ret deoc'h mont, war ho kroç'hen noazh, da c'houlenn an aluzon, pe da glask brennig e kevioù ar reier mar fell deoc'h kaout un tamm da chaokat.

PERSON. — N'emaomp ket ganti, Juli.

JULI. — Taolit ur sell en armel, er c'hav, er c'hrignol ! Kement digarez a zo bet mat deoc'h da reiñ d'ar c'hentañ klemmer deuet kement a oa bet arboellet ken pizh ganin. Kafe hag all.

PERSON. — Gwrac'hed an hini eo, Juli ! Gwrac'hed ha kevnid an hini a zo bet degaset deomp da goan. Barrek omp evit fenozh hag arc'hoazh, Juli !

JULI. — Hag a zo stad ennoc'h ? (*Diwar fae*). Heñvel an holl wazed, beleion hag all. Ne soñjont nemet en o c'hof o-unan. N'on ket douget, tamm ebet, me, d'ho traoù-mor. Terzhienn-skaot a dapan diganto. Ken ez a va holl amzer d'en em gravat ha d'en em darlaskat, gant an debron a roont din.



PERSON. — Feiz ! kavout a ran mat gwrac'hed, me !

JULI. — Hama ! Grit ho mad gant ho kwrac'hed! Me 'n em vago gant va c'hafe, ma n'e roit ket toutpizh-rac'h d'an estren... Ha klevit mat ac'hanon ! Ma pad an amzer divalav-mañ, ne chomin ket ur vunutenn hiroc'h en hoc'h enez ken divalav all, hag e tistroin war an douar-bras. Du-se, d'an nebeutañ, ez eus krampouezh, yod, laezh, kig, bara, sistr eus an druilh... ha kafe diouzh va c'hoant.

PERSON (*o skarzhañ e c'hourlanchenn*). — Heu !...

JULI (*o treiñ ar gaoz, trumm*). — Añ ! Roit din ar pesked-se, atav, ma 'z in d'ar stivell d'o naetaat. Evelse, ho po d'ho koan un dra bennak tomm, ouzhpenn hoc'h avaloù-douar plusk hag all.

(*Kuit Juli gant ar gaoteriad*).

PERSON (*dezhañ e-unan*). — Kintus evel ur garabasenn ! Seul gintusoc'h m'he deus aon da chom berr gant he rouzig muiañ-karet... (*C'hoarzhin a ra sioulik*). N'ouzon dare pe vlaz a vefe gant hec'h eskern, ma vefent malet munut. Blaz ar c'hafe, ker sur ha trà, rak pelloc'h eo troet he c'horf da gafe...

Gwrac'hed ? emezi. Ne garan ket ar gwrac'hed... Evidon-me, a drugarez Doue, n'eo ket heñvel. Rak unan am eus em zi hag a zo muioc'h a zrein e beg he zeod eget e korf bras holl wrac'hed Beg-ar-Vachif.

Klevet em eus lavarout ez eus, un tu bennak, e Bro-Gernev, tri zra imposupl da Zoue. Me, E veleg, roue an enez-mañ, evel ma fougasen bremaik, a zo ken imposupl all din mirout ouzh ur garabasenn da dagnouzat. Evel ma ne vin biken mestr war an amzer. Pa darzh arnev, n'eus nemet un dra da ober : tevel gant pasianted, en ur c'hortoz ar sklaeraenn.

Ba ! Ur vaouez vat, memes tra, Juli ! hag ur geginourez eus ar c'hentañ !... Petra 'ri, nemet plegañ dezhi ha kaout peoc'h ?... Neuze, a-barzh ober pec'hed ar lipouserezh, tanomp ur c'hornadig... Gwelomp ! Pelec'h emañ pod ar butun ?... A ! amañ war barlenn ar siminal...

*(Klevout a reer trouz botoù-koad war vein porzh ar presbital).*

Emañ va gouarnamant o tont en-dro gant he fesked; lezomp ganti he rouantelezh !

(Tok ! tok ! *Skeiñ a reer war an nor.*)

PERSON (*kreñv*). — Ya !... (*Dezhañ e-unan*). Ur weladenn ?...

*(Trouz botoù-koad stoket ouzh an treuzoù, hag an nor o tigeriñ en ur zraskal.)*

UR VOUEZH RAOULIET. — Salud da dud an ti !

PERSON. — Deuit tre ! deuit tre !

AR VOUEZH. — Salud ! salud !

PERSON. — Sell 'ta, c'hwi an hini eo, eontr Kersaho ?

KERSAHO (*skarzhañ a ra e c'hourlañchenn*). — Me an hini eo, aotrou Person.

PERSON. — Hag a-nevez, eontr Kersaho ? C'hwi er-maez, d'hoc'h oad, gant ar seurt amzer griz ?

KERSAHO (*skarzhañ a ra atav e c'hourlañchenn*). — Feiz-Doue ! foetet 'm eus dour war holl vorioù ar bed. Nag e Londrez, nag en Douar-Nevez, nag er C'hap Horn, ne welis biskoazh ur vorlusenn ken tev. Darbet eo bet din mont da dougnañ va fri ouzh ho kwezenn fiez, aotrou Person.

PERSON. — N'eo ket houmañ un nozvezh da gristen ebet da vezañ er-maez. Kemerit ur gador !... Petra a c'hellan ober evidoc'h ?



KERSAHO. — Evit komz heñvel ouzh ar wirionez, n'eo ket abalamour din-me on deut d'ho kwelout...

PERSON. — Azezit avat, eontr Kersaho !

KERSAHO. — ... Rak, a drugarez Doue ha sant **Gweltaz**, va faeron, yac'h ha gren eo atav ar paotr kozh ac'hanon : daouzek ha tri-ugent, abaoe Gouel Maria-ar-Goulou :

Da c'houel ar Chandelour,
Taolit ar c'hantolor er mour,
Martolod paour !...

Gant ar rimadellig-se e vezen luskellet gant va mamm, pa oan bihan... E-keit-se, avat, n'em eus ket lavaret d'eoc'h perak on deut, evel-se, d'ho tirenkañ, dres d'ar mare m'emaoc'h da vat o sachañ moged diouzh ho populo, evel m'emaon-me o vont da sunañ va chik, mar plij ganeoc'h, aotrou Person.

PERSON. — 'Michañs 'ta ! 'michañs 'ta !, eontr Kersaho ! Deomp da ziwall, avat, c'hwi da lonkañ ho chik, ha me da derriñ va fibenn !... (*C'hoarzhin a ra*).

KERSAHO. — Ya ! dres ! Aotrou Person ; eno emañ an dalc'h. Arabat deomp ober evel ar sapre Matao Gurun, a zo o kinnig lonkañ e hini.

PERSON. — Paour kaezh kozh !

KERSAHO. — Betek ar mintin-mañ, e troe an traoù gantañ madik a-walc'h. Abaoe tri devezh, e tisusune ur boñch, a yae, gwechall, da stouvañ ur voutailhad rom Martinik, ha kavout a rae blaz dezhañ atav, al liper kozh ! Ar mintin-mañ, avat, aet e nerzh da hesk, eo kouezhet e chukenn digantañ, ha den n'en deus bet ar galon d'he dastum en-dro, rak ne vo ket mui evit sachañ warni. Hag un druez eo kement-se, aotrou Person, un druez evidon, rak eus ar memes

bloavezh omp : me, eus ar Chandelour, — Taolit ar c'hantolor er mour ! — hag eñ, eus ar Meurzh-Ened. Setu perak, moarvat, ez eus bet anezhañ, evit ar wech, ur penn-marmouz touzet, gant reun dindan e chink.

PERSON. — Gwashañ 'zo, setu ur viken ma n'en deus ket lakaet e dreid en iliz.

KERSAHO (*a c'hoarzh*). — N'eo ket gant dour binniget ez ae mezv, nann. Gurun eo e anv, hag ur gurun e voe, hed e vuhez, ha sanket en deus ganti ar gurun... (*Taer*). Ur c'hristen eo, memes tra, ha ne vo ket lezet ganeoc'h da dremen e-giz ar c'hi...

PERSON. — Ali on ganeoc'h, ken ne don. Nemet, ha goulennet en deus war-lerc'h ar beleg ?

KERSAHO. — A ! fidamdoustik ! nann, avat ! Ret anzav ar wirionez ! Ar c'hontrol-bev en deus lavaret, zoken. Nemet, me zo evel e vreur, n'eo ket gwir ? Ha sakramantet e vo hennezh evel an holl, a-barzh ma lakay da ouel davet an Enezenn hep distro.

PERSON. — Un den kalonek oc'h, eontr Matao Gurun.

KERSAHO. — Nann ! Kersaho, salokras ! Gweltaz Kersaho !

PERSON. — Ya ! un den kalonek oc'h, ha binniget e viot gant an Aotrou Doue evit ho pezañ soursiet eus silvidigezh ene paour Matao Gurun.

KERSAHO. — Ac'hanta ! Deomp dezhi, neüze, aotrou Person ! Deomp da brezeg dezhañ an aviel, ar viltañs kozh anezhañ. Taolit evezh, avat ! Dre gaer, hañ ! Dre gaerik !... Arabat mont taer dezhañ, fidamdoustik !... Greomp krizoù, kemeromp an avel diouzh an tu ma c'hwezho, lovatomp keit ha ma vo ret, met, kredit ac'hanon, Aotrou Person, dre gaer, dre gaerik !... Dreist-holl, grik ebet diwar-benn an ifern, daoust ma vije bet dleet dezhañ mont di d'ober meur a dro, ar pezh disakr !...

*(Keit ha ma komze Kersaho, ar Person a oa aet ha deut diouzh ar gegin d'ur gambr all.)*

KERSAHO (*Diwar dreuzoù an nor*). — Bez' emañ ganoc'h hoc'h ostilhoù, atav ?

PERSON. — Ya ! Kersaho, lakaet em eus em sac'h ler kement a zo ret.

KERSAHO. — Mat an traoù, neuze ! Evel-se e vo deomp !... Dre gaer, avat, aotrou person, dre gaerik !... Arabat mont taer dezhañ !

PERSON. — Kemerit ivez, mar plij, ar c'hloc'h bihan hag ar fanol !

KERSAHO. — Dre gaer, aotrou Person, dre gaerik.

*(Diñsadenn ar c'hloc'hig).*

## EIL TAOLENN

*(Renet gant Kersaho kozh, a ya a-dreuz ar brum, e-giz ur pesk a-dreuz an dour, emañ erru an aotrou Person e-barzh ar jardinig a gaera leur lojeiz Matao Gurun: ti ur moraer, gwennrazet flamm, gant e stalafioù gwer serret war ar prenestri.*

*Klevet e vo bet o tiñsal kloc'hig ar beleg, o tougen an Aotrou Doue. Setu perak e vo damzigor dor al liorzhig ha dor an ti, ha div vaouez o reiñ degemer war an treuzoù : gwreg ar c'hlañvour hag un amezegez. Ne vo klevet komz ebet digant ar maouezed.)*

KERSAHO (*Gant ur vouezh izel*). — It tre, aotrou Person ! Sellit ! aze emañ !... Ur vag aet da skeiñ, ha ne day ken d'ar mor ! Ma n'eo ket un druez !...

*(Astennet war ur mell gwele houarn, e voulloù kouevr alaouret, Matao Gurun a zo evel sanket en e gousk diwezhañ. Kroc'hen kramennet e « benn-marmouz » a zo a liv gant ar c'hoar, hag e golierad barv, dindan e chink, a zo mouest gant ar babouz. Edo gant ur ronkell flour, hag anat e oa n'en doa ket mui evit pell war ar bed-mañ.*

*Enaouet eo bet ar goulou bras gant gwreg an ti. Tostaat a ra ar beleg ouzh penn ar gwele, ha tapout a ra krog e dorn Matao Gurun.)*

PERSON. — Me eo, ho person. Hag anaout a rit ac'hanon ? Deut on da ginnig deoc'h ho reizhoù diwezhañ. Ma fell deoc'h bezañ nouennet, ha pa n'oc'h ket evit komz ken, stardit un disterañ an dorn a roan deoc'h. Evel-se e ouezin e fell deoc'h mervel e peoc'h gant an Aotrou Doue ha sevel war-eeun d'E varadoz.

KERSAHO. — Grik ebet atav diwar-benn an ifern, aotrou Person ! Marteze emañ dija gant un troad e-barzh.

PERSON. — Eontr Matao, serrit din va dorn, me ho ped, en an' Doue ! Eno 'mañ alc'houez ho Silvidigezh er Bed-all.

KERSAHO (*a vouezh izel*). — Hen stardañ a ra, pe ne ra ket ?

*(Ar beleg a respont : nann, gant e benn).*

KERSAHO. — A ! Gwelout a ran ! Kompren a ran ! Ne fell ket dezhañ bezañ sakramantet, fidamdoustik ! Gortozit ur pennad ! D'am zro bremañ, da zistripañ pater dezhañ ! Kozh penn-bourtouz !... Lavaret em boa deoc'h, koulskoude, aotrou Person : dre gaer ! em boa lavaret deoc'h, dre gaerik ! N'eus nemet evel-se e ranker mont dezhañ !...

Staliit atav ho tiankachoù war an daol, c'hwi ! Me a zo o vont d'e gofes, me !

*(Keit ha m'emañ ar beleg o staliañ war an daol goloet gant un doal wenn, buredig an oleo sakr, ha kement a zo ret da sakramantañ ur c'hlañvour, e gurust kozh a youc'h, a-bouez e benn, e skouarn Matao Gurun :)*.

KERSAHO. — Setu neuze, Matao Gurun, va martolod, va breur, setu neuze e lonki da chik hep sakramant ebet warnañ, evel ur penn-chatal ma 'z out bet a-viskoazh ? N'ec'h eus soñjet biskoazh e oa ennout, evel er re all, un ene da saveteat, sapre toull-stronk!... Ya! an anv-se a roan dit, rak ne da anv all

ebet ouzhit, morhoc'h badezet ! Rak, badezet out bet, koulskoude, lonker kozh, hag e fell dit mervel e-giz ur c'hi du !...

(*Ar c'hlañvour a sav e valvennoù, a sell e-pad ur pennad hir ouzh e geneil kozh, ha, gourok e vouezh, a vesteod :*)

MATAO. — Mal... mal... mal !...

KERSAHO. — O ! o ! poent e oa dont. Emañ e spered o treiñ : mont a ra deomp e galleg. Evel-se e rae, gwechall, bep tro ma veze re garget gant tafia. Rak evet en deus boeson, m'hen tou, en e vuhez !... (*O youc'hal adarre*) : Ha soñj ac'h eus, pa oamp o foetañ-mor, asambles, e bourzh an « Artemiz », eus ar bourzhiadoù a dennemp, e porzhioù ar frealz ? N'oa ket e bourzh al lestr ur c'hourlañchenn doull eveldout, ur pitaouer eveldout, ur foet-e-voutik, ur gaouiad hag ur brabañser eveldout, ul lorgnez eveldout, gwashoc'h kaner litanioù an diaoul egedout... Arsa, va faotr ! kofes da bec'hedoù, hag e vi pardonet. Pedenn ar c'heuz !... Anez se, stiogan gozh, ez i d'an ifern, kroc'hen hag all ! Emañ erru an diaoul, e stumm un touseg ruz, evit lonkañ da ene, pa dremeno, fall-dra !...

(*Divorfilet en taol-mañ, ar c'hlañvour a zigor krak e zaoulagad hag e c'henou, hag a zastum e holl nerzh evit leuskel :*)

MATAO. — Mal... mal... malloc'h Tui !

KERSAHO (*lorc'h ennañ*). — Aotrou person, an asvan a rae da vezañ marv ; me 'ouie mat, avat, e vije bet din, abred pe ziwezhat ! Klevet hoc'h eus : lavaret en deus, ya !... Kemerit hoc'h ostilhoù, aotrou person, ha lard dezhi : d'e zaoulagad, d'e ziskouarn,



d'e zaouarn, d'e dreid, ha, dreist-holl, d'e veg ; rak gwall-lous eo !

(*Pa vo bet nouennet ar c'hozhiad war e dremenvan, e krogo Kersaho er C'hrist e metal gwenn a lufre war an daol etre div c'houlaouenn binniget, hag hen hejañ a ray dirak dremm morlivet ar c'hlañvour*).

KERSAHO. — Sell, Matao Gurun, ur wech diwezhañ, ouzh da Zoue staget, evel un torfedour, ouzh ar groaz ! Evit piv ? Evidout-te, lakepod kozh ! Pok dezhañ, va faotr, pok dezhañ, pezh fallakr !

(*Lakaat a ra ar C'hrist da bokat teir gwech da vuzelloù ar c'hlañvour, ken taer, ma kinnig hemañ tremen war an taol.*)

KERSAHO. — Ouf ! N'eo ket bet hep poan, aotrou person ! Met, deut omp a-benn outañ ; gwelet hoc'h eus, avat : boud e vijemp chomet, ma ne vijen ket aet dezhañ dre gaer.

9 Kerzu 1942

*displeget evit ar wech kentañ*
*e Roazhon-Breizh*
*gant Strollad Gwalarn*
*d'an 9 C'hwevrer 1943*

# E BREST... GWECHALL

gant F. R. M.

Betek amañ, den n'eo deuet da Vrest evit deskiñ d'an dud penaos gwerzhañ traoù d'ar gristenion. Ha neuze, an darn vuiañ eus an amzer, ar werzhourion a zo diseblant, beuzet en o soñjoù, dismegañsus da welout, ha skuizh-meurbet gant o fenn hir hag o zreid pounner. Na gomzit ket outo, nemet gant ur vouezh hag ur galon izel, na zihunit ket anezho a daol trumm, n'emaint ket aze evit o flijadur.

Gwir eo, ha koulskoude n'eus nemet e Brest e c'hellfe bezañ bet kavet ar stal-huñvre-mañ a zo merket gant ur steredennig aour war gartenn gêr. Ur stal digempenn a-walc'h eo, gleborek evel just, leun a logod dizaon en a-dreñv, ha dalc'het gant ur vaouez un tammig lous he zavañjer nemet d'al lun, un tammig digribet, un tammig dizentet ivez. Moarvat he deus un anv-badez bennak, evit ma c'hello bezañ galvet gant an Arc'hael da zeiz ar Varn, — hogen ar mab a lavar « Mañ », ar vamm a lavar « merc'h », hag ar re all a ra gant ne vern peseurt tamm eus ar ger « itron », ha setu, — met petra 'vern. Ar burzhud, rak ur burzhud a zo — Brest a zo leun a vurzhudoù, evel just — ar burzhud a zo er vaouez hec'h-unan.

Evit gouzout e gwirionez peseurt amzer a rae, d'ar mare-se, e oa ret kerzhout betek he zi. Eus pelec'h e teu an avel, ha pegeit e pado ar glav, ha perak ez eus avel ha glav, ha yen, ha tomm, ha gleb e vo, ha perak, — ganti e teue an amzer da vev, da wregel, da froudennus, kement ha m'ho poa karantez evit an holl varradoù avel-se, diskennet eus an Hanternoz, a geje war lenn-vor Brest, evit ar c'houmoul a veze gwelet, drailhet a dammoù bras etre tiez ar straed, hag en ur ger, evit an amzer. « Ni 'n eus un amzer amañ e Brest, » emezi, fouge enni, « un amzer... N'eus ket un deiz a zo heñvel ouzh egile. »

An dud a zeue d'he gwelout a gantadoù, ha ne zeuent ket dre ma oa an traoù keroc'h pe marc'hadmatoc'h nag evit un abeg poellek bennak, met dre m'o doa feiz enni. « Santit c'hwez ar mel-se, » emezi. Un hejadenn d'he fenn, ur sklerijenn o tañsal en he lagad. Ha setu, e pelec'h ho pije kavet mel gwelloc'h ?

An dud a oa dezhi evel an devezhioù. Pe e oac'h hoc'h-unan un den iskis, pe ne oac'h ket. Iskis e oac'h, neuze ho poa atav un dra bennak souezhus da gontañ. Bez' e oa an amiral kozh a selle war an « Dépêche », bemdez Doue, petra oa bet kollet, hag a skrive war ur c'haier dezhañ kement tra. Setu ma oa gouest da lavarout : mil chadenn aour a zo bet kollet en ur bloaz, kant boned, dek maneg ha triugent, — e giz-se, e welit buhez ur gêr, a lavare an amiral, hag e c'hellit komz resis. Bez ' e oa an dimezell a gare ar c'hizhier, hanter-kant he doa, hag a voe debret ganto... Ya, spontus eo, ha gwir, met hanter-kant ivez... Bez' e oa ar Vrestadez dimezet d'un Turk, hag he c'hoar dimezet d'un Italiad, he c'hoar-gaer d'ur Rusiad, he moereb d'un Alaman. C'hwi 'gav deoc'h, hounnezh a c'helle komz ivez.

Ma ne oac'h ket iskis, ma oac'h sioul, hi eo a gonte traoù souezhus, diwar-benn an dud iskis-se, ha diwar-benn kêr a-bezh. « Eo, eo, c'hwi a anavez mat, » emezi, « c'hwi 'oar mat !! » A-benn ar fin, e teuec'h da c'houzout mat, ya, pebezh buhez a renehi en he stal digempenn ha gleborek, — ha foei war al logod en a-dreñv ! Dirak an dud e oa evel dirak an amzer, atav bamet gant ar pezh a zo disheñvel, estren, dic'hortoz. Ne ouie ket e kare an dud, hogen petra eo ar garantez, nemet an dra-se, dres : diskenn gant ur sell betek skoulm an den, kreiz ha maen an den, ha bezañ bamet.

*Prezegenn graet*
*e Roazhon-Breizh*
*d'ar 16 Genver 1943.*



# TINTIN KATARIN

gant F. R. M.

Tintin Katarin, deuet d'ar stad disoursi a intañvez war he leve, he doa gellet ankounac'haat tamm-ha-tamm he doa bet ur farser da waz, ur c'hoarier troioù-kamm a gouske gant e voutailh odivi, ha bugale war ar marc'had, a oa bet kaset kuit eus an holl skolioù, betek mont da redek war al listri, dre c'hras Doue, da bevar c'horn ar bed. Dieub, lijer, he doa dilojet ur wech all evit dont e-kichen ti Nenn, en em lakaat da vevañ erfin, evañ kafe bemdez da beder eur, ha chom sioul, chom sioul gant he fenn war un tu hag he lagad yar lemm ha drouk. Sodez ma 'z out ! a lavare Nenn, gant karantez. Eviti hag evit an holl, breudeur ha c'hoarezed, tintin Katarin a oa ar c'hoar vihan, merket gant an dichañs, ha kalz sotoc'h eget ne vern pe hini anezho, rak n'he doa krouet netra, n'he doa ket ijinet ur soubenn nevez, na lavaret morse peadra da sabatuiñ an tiegezh, a gare kement bezañ sabatuet. Rak zoken d'an deiz ma oa deuet d'an daoulamm da lavarout e oa bet beuzet he gwaz er puñs, pep hini en doa divinet diouzhtu ne oa ket gwir. Ha ne oa ket.

Sotoc'h egeto, a lavare Nenn, dre ma oa bihanoc'h ha tevoc'h egeto. Nenn he doa reolennoù e-giz-se, skrivet du war wenn en he spered. Tintin Katarin a zebre kalz re. Ha n'he doa ket kresket evel ar re all, — neuze, n'oa ket da souezhiñ ma randone evel ma rae. Nenn a oa skuizh, ar re all a oa skuizh. Tintin Katarin a gendalc'he da gomz diwar-benn ar vro,

gant he fenn war un tu, hag he lagad yar. Brest ne oa ket ur vro. Tintin Katarin a oa an hini divroet, ha feal. Pet gwech hon eus klevet komz eus an holl diegezhioù-se, — Lannwenn, Lannwenn atav da gentañ, e-kichen kastell Keryann, Lannwenn d'ar penn kentañ, Lannwenn ar c'hezeg gell, — tiegezhioù n'hor boa morse gwelet, gant ar re eus ar vreudeur a oa chomet er vro, ha traoù evel ar re-mañ da skouer, a zo chomet ennomp sklaeroc'h eget hor bugaleaj dimp-ni : ho tad a oa azezet ouzh taol pa veze roet e yod gwinizh da Ogus, ya bemdez, hag a-wechoù e veze lezet da reiñ ar yod e-unan, ha petra 'rae nemet debriñ ar yod ha lavarout neuze : « Nannig, a lavare, tintin Telez, Nannig a lavare. »

Pa 'z omp aet d'ar « vro », pell amzer goude, tintin Katarin a oa marv dija, en douar estren, met den ebet ac'hanomp n'en dije gellet sellout ouzh ar vro-se, ha gwelout e oa heñvel ouzh ne vern peseurt korn eus Bro-Leon. Tamm ebet. Ar gwez a oa ken bras ha m'he doa lavaret tintin Katarin, hag ar feunteun a oa en he lec'h, hag ar c'hastell a oa deomp evel ma oa bet dezhi, hag hon eus lammet a-us d'an dour kant ha kant gwech evelti. Hag e sellemp ouzh an holl dud, evit gwelout hag o doa daoulagad glas hag un tal bras hag ur fri hir evelti hag eveldomp holl er gêr. Ha neuze avat, pa 'z omp bet anavezet, ni ivez dre hon daoulagad glas, hon tal hag hor fri, hon eus soñjet evel tintin Katarin e oa ur gwir vro, ya, ar vro-se dezhi.

*Prezegenn graet*
*e Roazhon-Breizh*
*d'an 20 C'hwevrer 1943.*



# LA CELESTINA

*Embannet eo bet e Burgos, evit ar wech kentañ e 1499,* La Celestina, *pezh-c'hoari spagnolek en un arvest warn-ugent.*

*Ar pezh-labour-se, hir ha fonnus, a oa e anv gwirion :* Reuzc'hoarzhigell Calixto ha Melibea, a gaver ennañ, ouzhpenn un dro-bluenn plijus hag aes, un niver bras a grennlavarioù fur hag a alioù a bouez bras-meurbet evit ar yaouankizoù ; hag a zo e vennad reiñ dezho da anaout pegement a widre hag a c'hevier a vez er vevelion hag er bazhvanalezed.

*Skrivet eo bet* La Celestina, *hervez a greder hiviziken, gant ar « bachiller » Fernando de Rojas, un hidalgo a voe ganet e La Puebla de Montalban (Bro-Spagn).*

*Setu, dre vras, kudenn ar c'hoari : un denjentil yaouank, Calixto, o klask e falc'hun, a zegouezh, e liorzh ti he zud, gant ur plac'h yaouank eus ar c'haerañ, Melibea, ha, daoust d'an degemer fall a zo graet dezhañ, ne soñj mui nemet en em gavout ganti endro. Unan eus e vevelion, Sempronio, a ro ali dezhañ goulenn skoazell ar Celestina gozh, a zo he micher... aesaat an darempredoù etre an amourouzion. Ha, dre c'hrad ar gozhiadez widreüs, e tro ar bed eus ar gwellañ evit Calixto. Goproù prizius a ro hemañ d'ar gouraterez evit he c'hefridi. Fellout a ra da Sempronio kaout e lod. Nac'hañ a ra ar skrañgnadenn reiñ ur gwenneg zoken. Drouk ennañ, Sempronio, — gant skoazell ar mevel all, Parmeno, — a lazh Celestina. Tapet gant an archerion, krouget, dibennet ha mutur-*

*niet eo an daou vuntrer. Bez' o doa ar re-mañ pep a vuiañ-karet, anvet Elicia hag Areusa, a vroud un droukłazher a vicher, Centurion, da dalvout da Galixto marv an daou lakez. Ne voe ket ret : an amourouz yaouank, o klevout tabut war ar straed, a gouezh, da noz, diwar ar skeul ma pigne da liorzh e zousig ganti, hag e faout e benn war ar vein. Melibea, glac'haret, en em daol d'e heul, hag a varv dirak daoulagad mantret he zad hag he mamm.*

*Daoust d'ar pezh a lavar ar c'hentskridig e neuz dizrouk a zo bet lennet uheloc'h, n'eo ket graet nemeur* La Celestina *evit ar yaouankizoù. Ker gwir ar pezh a lavaran m'eo bet ankounac'haet Calixto ha Melibea, an div durzhunell, — Romeo ha Julieta ganet 200 vloaz a-raok karidi vrudet Shakespeare, — ha m'eo aet anv an oberenn zoken gant ar skraperez kozh, Celestina, an hini a oa mat pep tra dezhi.*

*A bep seurt a gaver en 21 arvest-se : grougousadeg ha tan loskus ar garantez, c'hoari kleze, taolennoù farsus-kenañ, lod all diwisk ken ez int. Bev-buhezek, livet-splann eo an dud, tudjentil, lakizion, merc'hed fur pe zifur, o fiñval hag o varvailhat dirazomp, ken na findaonont, dre ijin ar skrivagner. Ha krennlavarioù a glevomp, reoù dispar, penn-da-benn ar c'hoari, eus an druilh ! Celestina gozh, dreist-holl, n'eus ket dezhi da zibunañ kaozioù a zo ganto blaz ar wirionez hag ar furnez, un estlamm !*

*Kemeret em eus ar blijadur da lakaat e brezhoneg unan eus arvestoù* La Celestina. *Meizet e vo amañ pegen eeun en deus gouezet Fernando de Rojas daskoriñ dimp spered fougeer,* — matamoro, emezo, — *un darn eus e genvroiz.*

Youenn DREZEN.



# LA CELESTINA

## Arvest XVIII

Iakaet e brezhoneg
gant Youenn DREZEN

## Ar fougaser

*C'hoarierion :* ELICIA, gastig
AREUSA, gastig
CENTURION, kailh, kontellazher.

ELICIA. — N'eus den en ti ?

CENTURION. — Red 'ta, paotr, da welout piv a gred dont tre hep skeiñ war an nor !... Deus en-dro ! Gwelet 'm eus piv eo. (*Da Areusa*) N'en em c'holoit ket gant ho mantell, itron ; ne dalv ket deoc'h en em guzhañ. Pa 'm eus gwelet Elicia o tont tre, em eus soñjet ne c'helle ket degas d'he heul kompagnunezh kasaus. Keloù mat a zeu ganti, ken asur ha tra.

AREUSA (*da Elicia*). — Na deomp ket hiroc'h ! War va buhez, emañ dija ar mastokin anezhañ o c'hwezhañ en e bluñv ; lakaat a ra en e soñj on deut da c'houlenn gantañ « mar plij ! » Muioc'h e vo en e

vleud gant dibordadenned eus e rañs eget ganimpni. Greomp tro, en anv Doue ! Mervel a ran gant an hurus o welout ar seurt penn m'hen argas. Ha krediñ a ra dit, va c'hoar, eo dudius an ehanoù am lakaez da ober, hag eo tra da vezañ meulet dont diouzh ar gousperoù da arvestiñ ouzh hevelep tres urupailh ?

ELICIA. — Deus amañ 'ta, karedig ! Na da ket kuit ! Pe e lezi etre va daouarn an hanter eus da vantell !

CENTURION. — Mirit outi da vont, en anv Doue ! itron, mirit outi da vont ! Diwallit na dec'ho !

ELICIA. — Souezhet on gant ar pezh a lavarez din, keniterv. Piv an den, forzh pegen droch, forzh pegen hegas e ve, na savfe ket lorc'h ennañ da vezañ gweladennet, dreist-holl gant merc'hed ? Tostait amañ, aotrou Centurion ? War va ene, pokat a ranko houmañ deoc'h ; paeañ a rin ar c'houignoù hag al lipe-bav.

AREUSA. — Gwelloc'h e kavfen gwelout hennezh etre krabanoù ar justiz, mervel dre zorn e enebourion, eget reiñ dezhañ seurt plijadur. Na petra 'ta ! aet eo diouzhin evit ar peurrest eus e vuhez. Pe zroug a ris, p'eo dav din kaout dirak va daoulagad ha briata un enebour ken fallakr ? Pa 'm eus goulennet digantañ, an deiz all, mont d'un devezh bale ac'halen, edo va buhez e-barzh ; perak ne fellas ket dezhañ dont ?

CENTURION. — Kemenn din, va rouanez, kement a zo diouzh va galloud, un dra eus va micher, un dae ouzh tri den, hag ouzhpenn, ma 'n em gav reoù all ! Ne gilin ket, dre garantez ouzhit ; lazhañ un den, troc'hañ ur c'har pe ur vrec'h, sankañ kleizennoù e



dremm ur vaouez a glaskfe bezañ par dit, graet e vo ar seurt kefridioù a-barzh ma vint bet kemennet. Na c'houlenn ket diganin, avat, ober hent war droad na reiñ dit arc'hant, rak gouzout a rez ervat ne bad ket hemañ ganin : teir gwech e lammfen, hep ma kouezhfe diouzhin ur maravedis. Ne vez roet gant den ar pezh n'en deus ket ; en ti ma vevan, e c'hell ar morzhol skeiñ ha pigosat e pep lec'h, hep ma kavo toullig ar gwenneion. Va danvez-me a zo anezhañ arrebeuri an harzoù : ur picher faoutet, ur spilhennalc'houez diveget ; graet eo ar gwele ma kouskan ennañ gant kelc'hioù skoedoù, gant un tamm saevailhek torret da c'holc'hed, hag ur sac'h diñsoù da c'houbenner. Ha zoken, ma 'm befe c'hoant da ginnig eus askoan, n'em eus da reiñ da gred, evit kaout e termen nemet ar c'habell roget-mañ, a zo ganin war va divskoaz.

ELICIA. — N'eus ket da nac'h, pezh a lavar hennezh a laka stad vras ennon ; sentiñ a ra ouzhit mod ur sant, komz a ra ouzhit mod un ael, kompren a ra an abegoù. Petra a c'hortozez digantañ, ouzhpenn ? War va buhez, lez da gounnar, p'en em ginnig dit a youl ken kalonek !

CENTURION. — En em ginnigan, a lavarez, itron ? M'hen tou dit war roll sakr ar Verzherion, adal A betek Z (krenañ a ra va brec'h ouzhin gant ar pezh a c'hellan ober evit he servij), e c'houlennan dalc'hmat ober plijadur dezhi, ha kammed ne zeuan a-benn. Neizheur e huñvreen edon o'n em gannañ, en un dae en hec'h enor, ouzh pevar den, anavezet mat ganti, hag e lazhen unan ; sachañ a reas an tri all o c'hilhoroù ; an hini a dec'has er wellañ stad a chomas e vrec'h kleiz e-harz va zreid. Hogen, peurwelloc'h a

rin etre daou benn an deiz, ha dihun, pa gavin unan bennak o tispenn he roudoù.

AREUSA. — P'emañ an traoù evel m'emaint, mat e tegouezhont, ken a reont. Pardoniñ a rin dit, nemet ha talvezout a ri d'ur marc'heg a zo Calixto e anv an dismegañs a reas ouzhin hag ouzh va c'heniterv.

CENTURION. — O ! evidon-me n'eus « nemet ha » ebet. Lavar din diouzhtu ha bet eo an den o kofes !

AREUSA. — N'en em chal ket gant e ene !

CENTURION. — A zo mat ! Kasomp anezhañ da goaniañ en ifern, hep ket a absolvenn !

AREUSA. — Selaou, ha na droc'h ket va c'homz !... Gra e stal dezhañ fenozh !

CENTURION. — Na lavar ket ur ger muioc'h, emaon ganti !... Anaout a ran penn-da-benn doareoù hennezh hag e garantezioù, ar re a zo marv abalamour dezhañ, ha kement a sell ouzh an abadenn-se ; gouzout a ran da belec'h ez a, da bet eur, ha gant piv. Lavar din, avat, pet emañ ar re a ya gantañ ?

AREUSA. — Daou vevel.

CENTURION. — Un tammig boued a netra ! Peuriñ treut a gavo eno va c'hleze. Drusoc'h en devo fenozh, en un abadenn all, hon eus prientet a-raok da hini.

AREUSA. — Petra ?... Arabat tennañ da zigarez ! Da chas all ar seurt askorn ! Ganin-me eo didalvez da droidelloù ; gouzout a fell din hag-eñ lavarout hag ober a zebr ez ti ouzh an hevelep taol.

CENTURION. — Ma lavarfe va c'hleze kement a oar, amzer a-walc'h n'en defe ket d'hen displegañ. Gant piv eo poblet ar muiañ ar beredoù, ma n'eo ket gantañ ? Gant piv eo pinvidikaet surjianed ar vro ? Gant piv e vez roet labour dalc'hmat d'an harnezourion ? Gant piv e vez treuzet ar sae-vailhek ar stankañ ? Evit piv eo ur c'hoari skoedoù Barcelona ? Gant piv e vez troc'het e tammoù morionoù Calatayud, ma n'eo ket gantañ? Faoutañ a ra houarndokeier Almazan, evel ma vefe sukrin anezho. Ugent vloaz 'zo on maget gantañ ; dre e c'hrad, on doujet gant ar wazed ha karet gant ar merc'hed, ma n'eo ket ganit-te. Abalamour dezhañ eo e voe roet d'am zadkozh an anv a Centurion, e voe anvet va zad Centurion, ha ma'z eus ac'hanon-me Centurion.

ELICIA. — Ha petra 'ta a reas ar c'hleze-se evit ma voe roet ar seurt anv d'az tad-kozh ? Lavar din, ha bez' eo bet, dre e dalvoudegezh, kabiten war gant den ?

CENTURION. — Nann ! E harp e roe da gant gagn.

AREUSA. — Ingal eo dimp al lignez ha taolioù-kaer an amzer gwechall. Ma fell dit ober ar pezh a lavaran dit, gra da soñj didroidell, rak ni a zo mall ganimp mont ac'halen.

CENTURION. — Ha mall am eus-me ma vo noz, evit ober da c'hoant, muioc'h eget n'ac'h eus ouzh e c'hortoz, da gaout da zigoll... Evit ma vo graet pep tra diouzh da vrasañ youl, dibab an doare kastiz a fell dit a vo gwanet gantañ da zen ! Diskouez a rin dit ur roll a zo ennañ kant dek ha tri-ugent seurt a varvioù ; te a welo pehini a vo ar c'hlokañ ouzh da zere.

ELICIA. — Dre garantez evidon, na laka ket ar gefridi-se etre daouarn un den ken kriz ! Gwell eo gortoz eget anoaziñ kêr, pezh a rafe muioc'h a c'haou ouzhimp eget an darvoud a zo c'hoarvezet.

AREUSA. — Peoc'h ! c'hoar. (*Da Centurion*) Diskouez dimp unan ha na savo ket re a vrud d'e heul !

CENTURION. — Ar re a ran ganto en devezhioùmañ, hag a zo ar c'hlokañ ouzh va dorn, a zo tao-

lioù gant palv va c'hleze war an diskoaz, hep skuilhañ gwad, pe taolioù poumell, pe ur c'hil ijinek ; bez' ez eus a doullan, evel tamouezoù, a c'houstilhadoù ; o dispenn a ran, darc'hav a ran outo taolioù hardis gant ar beg, taolioù marvel. A-wechoù, e flastran a daolioù bazh, d'am c'hleze da ziskuizhañ.

ELICIA. — Na da ket pelloc'h, dre Zoue ! Ro dezhañ taolioù bazh, kastiz eñ ! Diwall d'e lazhañ, avat !

CENTURION. — M'hen tou war gorf santel al litanioù, va brec'h dehou n'emañ ket muioc'h en he galloud skeiñ hep lazhañ eget n'emañ e galloud an heol chom a-sav e-kreiz e dro bemdeziek a-dreuz an oabl !

AREUSA. — C'hoar, n'eus ket da gaout truez ! Graio pezh a garo, r'hel lazho evel ma karo ! Da Velibea da leñvañ evel m'ac'h eus graet ; laoskit eñ ! Te, Centurion, diwall da chom berr gant hor c'hefridi ! Forzh penaos e vo kaset da vad, ni a vo stad ennomp; diwall na dec'ho hep bezañ paeet evit e dorfed.

CENTURION. — Va Doue ! pardonit dezhañ ma 'n em denn diouzhin estreget en ur vont d'e dreid. Me a zo lorc'h ennon, va rouanez, peogwir e roez din tro, daoust ha dister, da reiñ dit da c'houzout petra a ouzon ober dre garantez ouzhit.

AREUSA. — Doue da reiñ dit ur mat a zorn dehou ! Da erbediñ a ran dezhañ ; mont a reomp.

CENTURION. — Ra vi bleniet gantañ, hag e roio dit muioc'h a basianted ouzh da vignoned ! (*E-unan*) Ra'z aint e puñs an diaoul, ar gisti divergont anezho !... Me a zo dav din klask bremañ penaos ha petailh dirouestlañ va neudenn eus ar pezh am eus prometet, e doare ma kredint, evelkent, on bet aketus ha difraeüs o sentiñ ouzh o urzhioù. Ne vefe ket diriskl evit va ler, ma kavfent tu da abegiñ va lezi-



regezh. Da c'hoari ar c'hlañv ez an... Da betra e talv, avat ? Adkregiñ a raint gant o mennad, kerkent ha ma vin pare. Ma lavaran ez on aet di, hag am eus o lakaet da ober gaol hir, e c'houlennint testenioù, piv e oant, pet e oant ; ha ne vin ket evit respont. Sac'het on... Pe du e troin evit bezañ kites ganto, hep ket a zamant ?... Mont a ran da glask penn ouzh Traso kamm hag e genseurted, ha lavarout a rin dezho, o vezañ ma'z on dalc'het gant ur c'habaduilh all, e rankint mont da ober ur brimbalerezhad skoedoù e doare argadadenn, digarez ober aon da daou pe dri baotr yaouank ; lavarout a rin dezho eo bet fiziet ar gefridi ennon, ha n'eus anezhañ nemet ur valeadenn na savo nep droug dre he ferzh, ha ne vo nemet dichoual ar yaouankizoù d'o lakaat da skampañ, ha mont da gousket, ha mat pell ' zo !...

# ISTOR BERR AL LENNEGEZH KEMBRAEK

gant J. P. Vinay

lakaet e brezhoneg gant P. Bourdelles

Al lennegezhioù brezhonek a zo re an eil rummad alouberion gelt a 'n em daolas war Vreizh-Veur, hag a voe levezonet don o yezh gant latineg lejionoù ar Romaned etre 1° ha IV° kantved hon amzervezh (1).

## 1. — AN DANVEZIOU

Ar Varzhed eo a viras e Kembre an henvoazioù. Bez' e voe anezho ur strollad tud desket ha diaes bezañ degemeret enni, heñvel ouzh hini ar Fili en Iwerzhon. Orin o deskadurezh, danvez o barzhonegoù, a chom kuzh evidomp. Skoilhet en em gaver,

(1) Resisaomp ster un nebeut gerioù : an alouberion-mañ a oa *Brezhoned* a ouenn, *holl* anezho. Brezhoned eo eta Kembreïz, Kerneviz, Breizhiz, ha *brezhonek* eo o yezh. Ar re anezho a zo deut da Vreizh-Vihan o deus miret evito o-unan an anv a *Vreizhiz*, a verk n'eo ken ar ouenn, met ar vro, hag evit o yezh an anv a *vrezhoneg*, a dalv koulskoude evit holl yezhoù ar Vrezhoned.



evel e pep enklask war dachenn ar geltiegouriezh, dre ma n'eus ket a skridoù-testeni asur.

Teir mammenn da awen ar Varzhed a c'heller koulskoude damwelout : ur vammenn iwerzhonek, diskouezet gant an hevelep menozioù war an doueed, ha danevelloù 'zo, heñvel-tre en div vro ; ur vammenn vrezhonek. Breizh a voe betek argadadeg an Normaned, ur rouantelezh pinvidik ha galloudus, ha Kembreiz he galve da c'houlenn skoazell ha difenn enep ar Saozon (gw. Mojennoù Arzur). An « danvez breizhek »-se a gaver displeget kaer-tre e danevelloù meur ar « Mabinogion » — Hag ouzhpenn, war c'horre an div andon-se, danvez gwir-gembraek dastumet ha treset seul ma tivroe ar meuriadoù brezhon.

### *a*) Barzhoniezh :

Gwerzhioù barzhed Bro-Gembre a zo heñvel war veur a dachenn ouzh oberoù Fili Iwerzhon. Mar deo dougetoc'h e kembraeg ar re a skriv e komz-plaen da gemmeskañ ar gwir gant ar faltazi eget na ra ar barzh, hemañ eo, avat, taolenner an natur ha tridoù ar galon ouzh hec'h arvestiñ.

Taolennañ a reont an natur a-stokadennoù, damdost evel ma rafe ul liver- skeudennoùigoù. He diskouez a reont deomp eus an eil koulz ar bloaz d'egile. Hoalusted ar bleunioù a vez keñveriet kenetrezo.

Ahendall, e voe ivez ar Varzhed meulerion an dudveur, an dierned, ar vignoned aet da anaon, ar Vro wasket, glac'har an harlu, hag en diwezh. abafik da gentañ ha gant tregern goude, kanerion ar garantez.

Koshañ gwerzioù ar varzhed a weler enno an oberourion ankounac'haus pe ziouiziek eus ster pagan

an arouezioù a implijont, oc'h adwiskañ an danvez keltiek kozh evit brasañ mad ar relijion gristen. N'eus ket e Bro-Gembre a vojennoù rakkristen anat ; n'eus nemet roudoù, pennadoùigoù evel « *Emgann ar gwez* » savet hervez ar vrud gant ar barzh kozh Taliesin. Un doare letani war gredenn geltiek an treuzvuhezioù, ur c'han d'an ene divarvel, kanet avat gant ur c'hristen :

*Meur a neuz am eus bet an eil goude eben*
*A-raok dont da vezañ er stad dereat din.*
*Bet on dremm lemm ur c'hleze,*
*Bet on berad en aer,*
*Bet on sterenn sklaer,*
*Bet on ger en ul levr,*
*Bet on levr e penn an amzer,*
*Bet on goulou-letern a-hed ur bloaz hanter,*
*Bet on pont dreist tri-ugent stêr.*

*Kantreet em eus evel un erer*
*Bet on lestr-mor,*
*Bet on penn-kadour,*
*Bet on kleze en dorn,*
*Bet on skoed en emgann,*
*Bet on kordenn en delenn,*
*Hag a-hed ur bloaz, un hud*
*Am dalc'has en eon an dour*
*N'eus tra ebet na ven-me bet.*

*Ar banniel 'm eus douget dirak Aleksandros,*
*E Kanaan edon pa voe lazhet Absalon,*
*Hag e Lez Don kent ma c'hanas Gwyddion ;*
*War dalier marc'h Elias hag Enok edon-me.*
*Edon war groaz uhel Mab truezek Doue.*



*Pa voe savet tour Nimrod, e oan-me an ijinour.*
*Ha teir gwech on bet o chom e kastell Arianrod.*
*Gant va Roue edon e laouer an azen ;*
*Moizez a harpen da dremen ar Jourden ;*
*Ouzh troad ar Groaz edon gant Mari-Madalen*
*Sunet em eus va awen e Kaoter Geridwen.*

Aes eo dibab ar pennadoù drouizek a orin, dishenvel ma 'z int diouzh doare kristen an dibenn. Hogen, hevelep skouerioù a zo dibaot. Kalz muioc'h eget ar File, ar barzh kembreat eo danevellour e amzer. Eñ eo disklerier kemmadurioù don ar meuriad, ar g-*cenedl*. Hag e skeud-se en deus savet oberoù kaer.

Goude bezañ bet pleget re izel dindan reolennoù strizh gizioù-lennegezh ar Varzhed, en em zishualas barzhoniezh Bro-Gembre hag hiziv e sked he brud.

*b*) Yezh-plaen : ar « Mabinogion » (2).

Ar romantoù meur e kembraeg-plaen a zo damheñvel ouzh gwerzioù-meur ar Fili. Kaer eo ar stumm anezho ha kalz talvoudusoc'h eget an heñveladurioù savet diwarno war an douar bras. Diazezet int war ur c'hemmesk eus koshañ eñvoriou ar Gelted gant degasadurioù nevez Iwerzhoniz hag an Normaned, ha gant un « danvez breizhek » dioutañ e-unan hag hoalus, hep mar.

Pa droas Lady Charlotte Guest ar strollad danevelloù anvet « *Pevar skourr ar Mabinogi* », e 1838, e

(2) Ar *Mabinogion* a zo bet troet en o fezh gant Abeozen ha moulet war *Walarn* etre 1925 ha 1939. Dizale ez advoulor e ti *Skridoù Breizh* ar rann gentañ, da lavarout eo *Pevar Skourr ar Mabinogi*. — (R. H.)

tedennas-hi evezh al lennerion hag an deskidi war gaerder romantoù kembraek ar Grennamzer. E Bro-C'hall, e lakaas an droidigezh-se an dud da blediñ gant ar studioù keltiek. Ar c'hentañ kammed war an tu-se a voe oberenn-veur Kermarker « Barzhaz Breizh » (1842).

« *Mabinogion* » a veze graet, e skolioù ar Varzhed, eus an danvez a veze ret d'ar skolidi yaouank deskiñ a-raok bezañ anvet « *Barzh* ». An dastumad danevelloù-meur-se a zo rannet, evel ma lavar e anv, e pevar skourr, gouestlet pep hini anezho d'ur penn-den : *Pwyll, tiern Dyfed* ; *Branwen, merc'h Llyr* ; *Manawyddan, mab Llyr*, ha *Math, mab Mathonwy*. Ar c'hontadennoù-se a zo deut betek ennomp e meur a zornskrid, kaer-meurbet darn anezho, hag a vez anvet a-stroll, peurliesañ, « *pevar levr kozh Bro Gembre* ». Ar bloaz a c'hell bezañ merket evit pep hini, diouzh an doare-skrivañ anezho, n'eo nemet ar bloaz m'int bet adskrivet. Hogen meur a draig enno a ziskouez anat e oant bet aozet ne oar den pegeit 'oa en noz keltiek.

Setu anvioù ar pevar levr-se :

*Levr du Caerfyrddin*, war-dro 1150,
*Levr Aneurin*, deroù an 13ᵉ kantved,
*Levr Taliesin*, 14ᵉ kantved,
*Levr Ruz Hergest*, 14ᵉ kantved.

An hini diwezhañ (bet troet gant Lady Guest) eo an hini talvoudusañ a-bell ; bez' e kaver ennañ holl rummad ar « *Mabinogion* », hag ouzhpenn danevelloù amzervezh Arzur hag an danevelloù breizhek. Un dornskrid kaer eo, dezhañ ur golo ruz, gant ur c'hloched kizellet ; ha pebezh eienenn a awen geltiek,



beradoù anezhi o tegas betek ennomp spered amzer gentañ ar ouenn.

Ar buruteller saoz Matthew Arnold, hag en deus pledet aketus ha karadek gant lennegezh ar Gelted, a veneg war gement-se ur pennad souezhus eus danevell *Kulhwch hag Owen* ; emeur o klask Mabon, mab Modron, a zo karc'hariet en ur c'hreñvlec'h n'ouzer pelec'h : marc'heion a-berzh Arzur a zo kaset d'e zivac'hañ.

Kannaded Arzur a yeas da gentañ da gaout moualc'h Cilgwri. Houmañ a oa ken kozh m'he doa teuc'het un annev betek ment ur graoñenn-gelvez dre hir rimiañ he beg outi. Ha koulskoude, morse n'he doa klevet komz eus Mabon. « Hogen, bez' ez eus, » emezi, « ur ouenn loened a voe krouet araozon. Me hoc'h ambrougo daveto. » Ambroug a reas eta kannaded Arzur davet karv-meur Redynvre. Ar c'harv-se en doa gwelet un dervennig o kreskiñ betek bezañ dervenn, kaout kant skourr dezhi, hag o weñviñ ken na oa nemet ur c'hef ; ha koulskoude, morse n'en doa klevet komz eus Mabon. « Hogen emaon o vont d'hoc'h ambroug davet ul loen a voe krouet araozon. » Ha setu m'o heñchas davet kaouenn Cwm Cawlwyd. « Pa zeuis d'ober va amzer amañ, » eme ar gaouenn, « an draonienn-ledan-hont a oa koadoù en he lec'h. Ur ouenn dud a zeuas hag o difraostas. Abaoe, ar c'hoadoù o deus addiwanet div wech, ha koulskoude, morse n'em eus klevet anv eus Mabon. » Hogen kinnig a reas o ambroug davet koshañ loen ar bed, an hini ivez en doa beajet ar muiañ, Erer Gwernabwy. An erer-se n'anaveze ket Mabon kennebeut, daoust d'e hirhoal. « Hogen, » emezañ, « darbet oa din un deiz skrapañ em skilf

Eog ramz Llynn Llyw ; eñ marteze a oufe pelec'h emañ Mabon. » Hag ar gannaded davet ar pesk-meur, a lavaras dezho : « Bep gwech ma tarzh al lanv, ez an gant ar wazh betek mogerioù Kerloev ; hag eno emañ gourvezet gwashañ tra am eus bet gwelet morse. » Ar gadouriou a bignas war e gein hag a zegouezhas evel-se dirak dor karc'har Mabon, hag e zieubiñ a rejont en anv ar Roue Arzur madelezhus.

Ar Mabinogion, hag ouzhpenn, romantoù kembraek amzervezh Arzur a vanas pell amzer dianav, kevezatet m'edont gant « *Istor ar Vrezhoned* » skrivet e latin war-dro 1140 gant ur c'hloareg norman, Jafrez Menoe (3) ; e-pad pell amzer e kredas an dud eo eñ a ijinas an danevelloù-se. Moarvat ne reas-eñ nemet treiñ ha dastum skridoù kembraek a veze kavet amañ hag ahont adalek 1080, hag a voe implijet ivez evit dastumadennoù kembraek an hevelep marevezh, seurt da « *Brut y Brenhinoedd* » pe « *Danevell ar Rouaned* » hag « *Brut Geoffrey ap Arthur* », pe « *Danevell Jafrez mab Arzur* ». Bez' ez eus zoken er *British Museum* un dornskrid o tiskleriañ ez eo danevell mab Arzur un droidigezh diwar ul levr brezhonek (*o Brytanec yg Kymraec*) ; an droidigezh-se a voe, da c'houde, troet e latin gant Jafrez Menoe.

Orin arvorigat danevelloù Arzur a dle bezañ gwirion : Rhys ap Tewdwr, o tont en-dro da Vreizh-Veur, en dije degaset gantañ eus Arvor skridoù an Daol-Gelc'hiek « hag en dije adrenket anezho hervez urzh ar sonerion hag ar varzhed, evel m'edo ar boaz gwechall e Kerleon-war-Wesk, en amzer an Impalaer Arzur, d'ar c'houlz m'edo gouenn Gembreiz o

(3) Un diverrañ gant Roparz Hemon eus labour Jafrez Menoe a zo bet moulet war *Walarn*, niv. 87 ha 94 (1936). — (R. H.)



piaouañ enez Breizh-Veur a-bezh hag ivez an inizi tro-dro. »

Poell gwirion rummad danevelloù Arzur (hag a vo lavaret nebeut amañ diwar o fenn, dre ma 'z eo anavezet mat labourioù talvoudus Gaston Paris ha J. Bédier) a zo diaes hen meizout : an anvioù-lec'h a zo kembraek, taolioù-kaer ar varc'heion a zo marteze norman, ar boazioù a zo keltiek, iwerzhonat alies. Atav e vez kavet an hevelep andonioù disheñvel hon eus diskleriet bremaik. Er romantoù kembraek e kavomp an anvioù meur bet brudet e Bro-C'hall gant Chrétien de Troyes : Arzur, Sire Keu, Lancelot, Galahad, Seigremond, Owain, Peredur, hag all. An danevelloù-mañ a zo koulskoude kembraek-tre, daoust ma pleustront war un danvez deut bremañ da vezañ boutin.

A bouez brasoc'h evidomp eo ar *Mabinogion* o-unan, dre ma tezrevellont donoc'h hengounioù an doueedoniezh keltiek, evel m'hec'h anavezomp endeo dre studi ar gwerzioù iwerzhonek. Er skrid kembraek, bugale Llyr ha Don a zo adskeudennoù anat diwar vugale Lir ha Tuatha De Danann. Hogen ar skrivagner kembraek (moarvat ur barzh eus kreisteiz Bro-Gembre, o vevañ da vare dasorc'hidigezh 1080) en deus gouezet adkemer danvezioù estren, reiñ dezho anvioù ha menozioù kembraek, ha sevel en-dro dezho un aergelc'h touellus, ar gwir hag ar marzhus kemmesket ken brav enno ma 'z eo aner c'hoantaat ober an diforc'h. Savet eo ar romantoù-se en un doare kaer-dreist ; ober a reont deomp soñjal e kaerañ « *Saga* » an Island.

## 2. — EIL SKOURR AR *MABINOGION* : BRANWEN, MERC'H LLYR

Ret eo menegiñ unan d'an nebeutañ eus an danevelloù-se ; hini Vranwen eo marteze an hini dalvoudusañ da deurel sked war an nesañded etre Iwerzhon ha Bro-Gembre (4).

Bendigaed Frân a oa Roue an Inizi Kreñv, hag a oa bet kurunet e London. Un endervezh eus an amzerioù, e oa war vaen Harddlech, e bro Ardudwy, o sellout ouzh ar mor. Gantañ edo e vreur Manawyddan, mab Llyr, hag e zaou hanter-vreur Nisien hag Efnisien. Edo eno ivez meur a varc'heg.

An daou vreur Nisien hag Efnisien a oa mibion da Euroswydd dre o zad ; o mamm, hag a oa ivez hini Brân, a oa Penardim hec'h anv. Merc'h Beli ap Mynogan e oa. Nisien a oa yaouank ha madelezhus, hag a gare lakaat peoc'h pa save dael en tiegezh. Efnisien, eus an tu all, a gare lakaat kasoni e pep lec'h ma veze peoc'h.

Un deiz eta, azezet o-daou evel m'em eus lavaret, e weljont div wech c'hwec'h lestr o tont daveto gant avel Iwerzhon. Brân a gemennas da zarn eus e dud mont da welout petra a felle d'an estrenion. Ha, dre ma oa bremañ tost-tre al listri, e voe anat n'en doa den gwelet morse ken kaer listri. Bannieloù seiz a stlake ouzh o gwernioù, ha pa bellaas unan eus al listri diouzh ar re all e voe gallet gwelout war c'horre ar bourzh ur skoed a-sav, ar vegenn anezhañ troet d'al laez, da ziskouez karantez.

(4) Troidigezh Abeozen a gaver war niverennoù 5 ha 6 *Gwalarn* (1926). — (R. H.)



Eus lein e roc'hell, ar Roue Brân a glevas e dud o lavarout : « Doue d'ho mirout ! Da biv eo an nevioùmor-se ? » — « Aotrounez, al listri-se a zo da Vatholwch, Roue Iwerzhon. » — « Petra a fell dezhañ eta ? Perak ne zilestr-eñ ket ? » — « En abeg ma fell dezhañ ober ur goulenn ; c'hoant en deus da gemer da bried unan eus tiegezh ar Roue Brân, merc'h Llyr, anvet Branwen. Evel-se ec'h unano an Inizi Kreñv hag Iwerzhon en ur c'horf nemetken, hag unan galloudus. » — « Ac'hanta, ra zilestro, » eme Brân dezho, « aesoc'h e vo dimp komz war gement-se. »

Matholwch a zilestras eta hag ebatoù a voe en noz-se gant an estrenion ha tud Vrân ; Branwen a asantas dimeziñ hag e voe divizet e vije lidet an eured en Aberffraw, e rannvro Wynedd. Ur wech en em gavet eno, ez eas tud an eured ouzh taol evit ar festeured. Ha setu renk ar gouvidi : Brân, Roue an Inizi Kreñv e penn uhelañ an daol ; a-zehou dezhañ Manawyddan, mab Llyr, ha Matholwch, Roue Iwerzhon ; etre an daou gadour-se Branwen, merc'h Llyr, priñsez dispar. Brân o vezañ kalz re uhel a vent evit mont en un ti, e oa bet savet un deltenn a-ratozh evit ar banvez.

Chervat a voe graet ha divizet laouen, ha barzhed a ganas ar pezh a voe goulennet diganto, betek mare mont da gousket. En noz-se e voe Matholwch ha Branwen priedoù.

Hag antronoz, ofiserion al lez a zegasas kezeg Iwerzhoniz war renk e-tal ar mor ; hogen Efnisien, atav darev da sevel tabut, a voe displijet gant kement-se. Kounnaret abalamour na voe ket goulennet e ali digantañ a-zivout dimeziñ e c'hoar, ec'h en em daolas e penn ar c'hezeg, o troc'hañ dezho o gweuz a-rez o

dent, o diskouarn a-rez o fenn, o lost hag o malvennoù, e doare ma oant dizremmet ha didalvez. Goured Matholwch a zeuas da gaout o mestr en ur lavarout : « E gwirionez, aotrou, kement-mañ a zo un taol-dismegañs ez keñver. » — « E gwirionez, » eme Vatholwch, « iskis eo klask evel-se va dismegañsiñ goude bezañ roet din Branwen da bried. » Hag ez ejont holl war vourzh o listri.

Hogen Brân a glevas brud e oa Iwerzhoniz o kuitaat hep bezañ kimiadet outañ, hag e kasas daveto kannaded a glevas evel-se abeg an dismegañs. Matholwch ne fellas ket dezhañ kaout mat digarezioù ; setu ma teuas e gannaded en-dro davet Brân, a lavaras neuze : « Ac'hanta, n'eus nemet un neuz da virout ouzh ar Roue d'hor c'huitaat evel enebour d'am Rouantelezh ; kit, Manawyddan, c'hwi ivez Hir hag Unic Glew Ysgwydd, kit en-dro davet Matholwch ha kinnigit dezhañ un digoll evit pep marc'h dizremmet, hag ouzhpenn ur vazh arc'hant ken bras hag eñ, ur plad arc'hant ken ledan hag e benn ; ha ra zeuio hag e raimp ar peoc'h evel ma karo. »

Matholwch a asantas d'ar c'hinnig-peoc'h degaset dezhañ gant ar gannaded hag a zeuas en-dro gant e goskor ; ha neuze e voe ur banvez-meur ; hag e-keit ha ma komze Brân, e kavas dezhañ e oa doaniet Matholwch. Lavarout a reas dezhañ neuze : « Aotrou, me 'gav din out doaniet henozh ; emaon o vont da greskiñ c'hoazh da zigoll ouzh va gwallegezh ; emaon o vont da reiñ dit ur gaoter a zo dezhi ar galloud-mañ : ma vez lázhet un den hiziv, ha ma vez taolet e-barzh warc'hoazh, e teuio bev er-maez. » Brân a ziskler neuze dre benaos e piaou ar gaoterse, a zo bet graet gant tud ur ouenn digenvez, deut



eus Bro-Iwerzhon, hag a zeuas da chom en Inizi Kreñv hag a zeuas da vezañ goved vrudet.

Matholwch a gimiadas neuze diouzh ar Roue Bendigaed Frân en Aber Menai ; gant e drizek lestr ez eas en-dro da Vro-Iwerzhon gant e bried. Genel a reas-hi dezhañ a-benn ur bloaz goude ur mab, anvet Gwern. Hogen darvoud ar c'hezeg mac'hagnet a gemeras brud en Iwerzhon ; hag an aotrounez hag ar pennoù-tiern a zeuas da glemm da Vatholwch abalamour n'en doa ket difennet gwelloc'h enor Bro-Erin. Hag e c'houlennjont groñs ur c'hastiz digant Branwen, mont e kegin ar c'hastell ha keginañ evito. Ha bep mintin, ar c'higer a roje dezhi ur gwall daoldorn goude bezañ troc'het kig ar banvez.

Ar Roue a zifennas neuze da nep lestr, bag dindan lien pe roeñvek, mont war-du Bro-Gembre, gant aon na zeufe Bendigaed Frân da dalvezout d'unan bennak an droug graet d'e c'hoar. Houmañ avat, en ur verat he zoaz d'ober bara, a zeskas d'un dredig komz, hag al labous a nijas davet Brân, a vodas e c'houred, a lezas e rouantelezh en aked seizh marc'heg, hag en em lakaas da dreizhañ mor Iwerzhon. Ha mesaerion voc'h Matholwch a zeuas d'e gaout en ur lavarout : « Aotrou, keloù burzhudus a zegasomp ; gwelet hon eus war vor ur c'hoad, ur menez uhel ha div lenn o kerzhout war-du Iwerzhon. »

Branwen a zisklerias dezho e oa ar c'hoad gwernioù al listri kembreat ; ar menez a oa he breur Bendigaed Frân, hag an div lenn, e zaoulagad troet war-du Iwerzhon. Ar gadourion iwerzhonat, en o spont, en em denn neuze a-dreñv ar stêr-Llinon (5), a zo

(5) En iwerzhoneg *Sinon*, e saozneg *Shannon*. — (R. H.)

dezhi un naoz don ha pont ebet d'he zreuziñ. Ouzh-penn, bez' ez eus e strad ar stêr ur maen-touch, setu ma ne c'hell bag ebet he zreuziñ. An armead kembreat a zegouezh dirak al Llinon, ha Brân da c'harmiñ : « A vo penn bezet pont », pe « An hini a zo ur penn-brezel anezhañ, ra vezo ivez ur pont. » Hag e c'hourvezas en dour e-pad ma tremene an armead war e gorf. Hogen en em gavout a reas gant kannaded deut buan a-berzh Matholwch da lavarout dezhañ e oa bet anvet Gwern, mab Branwen, da Roue Iwerzhon. Hogen, ne vennas ket Brân degemer ar peoc'h kinniget dezhañ. Iwerzhoniz eta a guzuliataas hag a reas o menoz kinnig dezhañ bezañ roue Bro-Iwerzhon, ha, da enoriñ ar Roue nevez, sevel un ti a vefe en diwezh bras a-walc'h evitañ. Evel-se e voe graet.

Iwerzhoniz, avat, hag a felle dezho kaout un taol-digoll, a lakaas a-dreñv kant peulvan ar palez kant sac'h-ler, e pep hini ur c'hadour gant e armoù. Efnisien a zeuas ar c'hentañ er palez hag o welout ar seier a c'houlennas petra a oa enno. « Bleud » a voe respontet dezhañ. Palvata a reas neuze ur sac'h, santout a reas penn ur c'hadour hag e voustras etre e vizied. Hag evel-se e reas evit pep sac'h.

Gwern a voe neuze embannet Roue war Iwerzhon. Hag an holl dierned kembreat ha flourikat ar roue nevez, dreist-holl e eontr Nisien. An trubard Efnisien a lavaras neuze : « Perak ne c'hellfen-me ket flourikat va niz ? » Ar bugel a yeas davetañ gant fiziañs, e-keit ma lavare an trubard en e galon : « Fidamdoue, an tiegezh ne soñj tamm ebet peseurt droukla zh emaon darev d'ober. » Kregiñ a reas er Roue bihan a-bouez e dreid hag hen taolas en tan. Un tabut bras a voe da heul, hag emgann etre Iwerzhoniz



ha Kembreiz. Hogen Iwerzhoniz a c'hwezhas tan dindan gaoter an dasorc'hidigezh hag a lakaas ennañ o zud varv, a savas antronoz bev ha kadourion vat, daoust m'o doa kollet ar gomz koulskoude. Pa welas Efnisien tud varv an Inizi Kreñv, ec'h en em daolas er gaoter, hag e gorf a c'hwezhas kement ken na darzhas ar gaoter a-dammoù hag e galon ivez war un dro.

Kembreiz a zeuas neuze da drec'hiñ war Iwerzhoniz ; Brân avat, gloazet ma oa e droad gant un dared kontammet, a varvas hag ivez meur a varc'heg, kadourion-veur anezho. Ne vane mui nemet seizh anezho, ha Brân en doe kemennet dezho kementmañ : « Troc'hit va fenn, kit neuze d'e sebeliañ e menez gwenn London, va dremm troet war-du Bro-C'hall. En ur vont, e kemerot repu e-pad seizh vloavezh e Harddlech, ha pevar-ugent vloaz e Gwales e Penfro ; hogen arabat deoc'h digeriñ dor ho kastell a sell war-du Bro-Gernev, rak neuze e vo ret deoc'h mont diouzhtu da London. »

Ar seizh anezho a yeas kuit eta gant penn meur Bendigaed Frân, ha Branwen a yeas ganto. En ur zegouezhout en Aber Alaw, e leñvas-hi kement war ar gwallzarvoudoù c'hoarvezet abalamour dezhi da ziv ouenn an Inizi, ma varvas a-daol-trumm. Hag e voe sebeliet Branwen war ribl ar stêr Alaw.

En Harddlech, ar seizh o doa en em dennet a voe degemeret a-zoare, ha fest a voe evito e-pad seizh vloaz, e-pad ma richane dezho evned burzhudus Rhiannon diskanoù boemus. Neuze ez ejont da Wales, e-lec'h ma kavjont ur c'hastell bras prest evito war un uhelenn e-kichen ar mor ; chom a rejont eno pevar-ugent vloaz, hep gouzout pegen hir amzer a

dremene. Ha divizout a raent gant penn Brân, evel ma vije bet Brân e-unan a-gevret ganto. Un deiz, koulskoude, Heilyn ab Gwynn o vezañ digoret an nor a selle war-du Bro-Gernev, o holl gouniou, doanioù ha kañvoù a zeuas adarre d'o spered. Hag e voe ret dezho kemer hent London, da sebeliañ penn o rener er menez Gwenn.

Hag an nebeut Iwerzhoniz a zeuas bev eus an emgann-se a oa anezho pemp maouez a voe ganet dezho pemp mab goude ma voe aet Kembreiz kuit ; eus ar pemp mab-se e voe ganet pemp rannvro Iwerzhon.

Evel-se ez echu eil skourr ar Mabinogi.

### 3. — HENGEMBRAEG

Amzer gentañ al lennegezh kembraek a zo anavezet fall a-walc'h ; an dornskridoù deut en hor betek a zo bet savet en daouzekvet ha trizekvet kantved hervez skridoù koshoc'h kollet an holl anezho. An amzervezh koshañ n'he deus lezet koulz lavarout nemet spisc'heradurioù war skridoù a relijion, pe c'hoazh troidigezhioù diwar skrivagnerion glasel : spisc'heriadur Gweltaz, c'hwec'hvet kantved ; Levr Sant Chad ha Computus kembraek, navet kantved ; spisc'heriadurioù da Vartinus Capella, « An tu da garout » Ovid en dekvet kantved.

Ret e vefe moarvat lakaat er marevezh-se un niver a Varzhed o deus pe n'o deus ket bevet e gwirionez hag o dije bet savet un niver bras a varzhonegoù. En o zouez an achantour Myrddin (Merlin Gwerzioù-meur Arzur) a ziouganas e gwerzennoù hir mentet-



reizh en un dastumadenn anvet an *Avalenau*. Neuze e kavomp ar Barzh Taliesin, meneget ganimp uheloc'h evit e regennadoù drouizek. Hag ar barzh Aneirin, a ganveulas an emgannoù kentañ a-enep d'an alouberion Saoz (Gododin) ; e werzioù a zo skrivet en un doare teñval hogen gant kalon. War e anv e lakaer ivez gwerzioù brav a-zivout ar Mizioù ; setu amañ ur pennadig anezho :

*Genver : morennek an draonienn ;*
*Skuizh ar mevel-kav hag ar barzh reder-bro ;*
*Divag ar vran, dibaot boud ar gwenan,*
*Treut-gagn ar vuoc'h, ha yen ar ferniel-raz.*

. . . . . . . . . . . . . . . .

*Ebrel, morennek an uhelgompezennoù,*
*Skuizh an oc'hen, ha noazh an douaroù.*

. . . . . . . . . . . . . . . .

*Mae : brouder an oc'hen a ziskuizh.*
*Flour ar girzhier d'ar foeter-bro.*
*Ar gozhidi 'zo laouen en o dilhad truilhennek,*
*Ar goukoug a gan ! Hag ar c'hon a harzh.*

Neuze e voe amzervezh an emgann trec'hus ouzh ar Saozon. Ar gevredigezh a oa skeulrenket mat, hag a-du gant ar skiant hag ar varzhoniezh : pennrenadur ar stad diazezet kreñv gant rouanez meur seurt da Gadwallawn ha dreist-holl Hywel Dda (Hoel Da) (+ 950) a savas ul Levr-Lezennoù, anezhañ ur skrid a bouez evit studiañ al lennegezh e komz-plaen. Setu abegoù a-walc'h d'ar stourm-se. Arabat eta bezañ souezhet o welout al lennegezh kembraek oc'h ober berzh d'ar c'houlz ma oa ar galleg o valbouzat c'hoazh ur paour kaezh gwerz santez Eulalia.

Penn-da-benn d'ar Grennamzer, e voe al lennegezh

plaen kembraek mouezh kaer menozioù ken bev ha ken pinvidik ma 'z eo ur souezh evidomp. Kavout a reomp c'hoazh meur a zornskrid, anezho studiadennoù war an doueoniezh, ar brederouriezh, ar vezegiezh, troidigezhioù diwar al latin hag ar gresianeg, levrioù-lezennoù. Ma c'hounezas ar *Mabinogion* ur brud ken dispar eo just a-walc'h dre oueskded ha neuz pinvidik ar yezh d'ar mare-se.

## 4. — KRENNGEMBRAEG KENTAÑ DASORC'HIDIGEZH

En unnekvet kantved e tegouezhas un darvoud meur a savas diwarnañ meur a gemm koulz er stad politikel hag er stad relijiel. Goude un hir a zael etre an tiegezhioù kembreat o ren, daou briñs a zeuas en-dro eus ar broioù tremor da sevel war gador rouantelezhioù Bro-Gembre an Hanternoz ha Bro-Gembre ar C'hreisteiz : Rhys ap Tudur, o tont eus Iwerzhon e 1077 ha Gruffydd ap Cynan o tont eus Arvorig e 1080.

Gant distro an daou-se e teuas Kembreiz da anaout hengounioù lennegel Iwerzhon hag ivez danevelloù meur Bro-Vreizh. An div eienenn nevez-se a vagas un nevezadur e barzhoniezh Kembre an Hanternoz, hag e lennegezh e yezh-plaen ar C'hreisteiz. En dornskridoù dastumet evit ar marevezh 1080-1400, e kavomp anv ouzhpenn kant barzh, darn anezho barzhed a dalvoudegezh, end-eeun. Roet eo bet d'ar stroll anezho an anv Gogynfeirdd. Komzomp eus ar re wellañ nemetken.



Grufydd ap Cynan (+ 1137), deut en-dro eus Iwerzhon, a drec'has war ar roue-skraper Trahaearn en emgann Mynydd Carn. Barzh ar roue trec'het a zoujas neuze d'an trec'her. Ar barzh kildro-se, anvet Meilir (+ 1160), a blij dimp daoust da se, dre ma skrivas ur werz vrav diwar-benn e briñs kozh :

*An aotrou a anavez va anken :*
*Leñvañ 'ran en un enkrez vras*
*Abalamour d'am Roue, rener ar Rouantelezh.*
*O, na perak e treuzas ar mor adarre*
*An dud diwalc'h-se eus Nanhyver ?*
*Emgann a voe e menezioù Carn*
*Ha Trahaearn a voe diskaret...*

Mab Meilir, Gwalchmai ap Meilir, a zo anezhañ ur barzh a dalvoudegezh ; e werzennoù askellek a nij tamm-ha-tamm an eil gwerzenn a-us d'eben, mentet-reizh, heñvel a-walc'h ouzh pennadoù a zo bet aozet e galleg gant Hugo pe Vigny. Klevomp anezhañ, pa zilez evit ur pennadig-amzer an evadeg-vier hag an emgannoù gwadek evit azeuliñ an Natur, hag he meuliñ gant ur werzaouriezh dibaot.

*« A te, heol-vintin an hañv, deus da zihuniñ*
*Komz kanus an evned hag o richan-a-lorc'h. [gann,*
*Eus an Urzh Aour ez on, n'em eus aon rak nep em-*
*Ul leon 'zo ac'hanon dirak an armeoù, ha taer er*
*A-hed an noz gant enkrez em eus selaouet [stourm,*
*An dour o vouboual e roudouz Aigen Freiddin.*
*Na glas eo geot diflastret ! Na boull an dour !*
*Ha fistilhus-kenañ an eostig, telenner meur. [dour,*
*Amañ ahont ar skreved-mor a ebate e naoz red an*
*Bodet a rummadoù dre garantez, gwenn-kann o flu.*
*Na karout a ran an Eostig-mae e zremm wenn,*

*Da c'houlou-deiz pe da serr-noz !*
*Me 'gar ar sonourion flour-se a zale leun a guñvded*
*Gant o hirvoudoù hag o c'hanoù klemmvanus.*
*An evned a garan hag o mouezh hag a deuz*
*Dindan gwasked didrouz ar c'hoadoù. »*

Argadadeg ar Saozon n'en doa ket berzh bep gwech. E 1165, Herri II a savas un arme c'halloudus, enni Saozon, Skosiz, Normaned, Gwaskoned, ha Flamanked ; kerzhout a rejont war-du hanternoz Bro-Gembre. Kembreiz, en desped d'o daeloù, en em unanas da stourm a-gevret hag a luskas evit en em zifenn. Cadwaladr ha Gwynedd a gemeras penn armeoù an hanternoz ; Rhys re ar c'hreisteiz. Owain, mab Gryffydd ap Meredydd, a zo e penn tud Powys.

Kejañ a reas an div arme e Corwen, e rannvro Merionydd. An daou benn-arme avat a vanas ur pennadig-amzer en arvar a-raok kregiñ ganti, an eil o spiañ egile. Erfin, arsailhet pa ne oa ket e gortoz, Herri II a voe faezhet en Aberceiriog. Dont a reas en-dro da London, kerse gantañ, hag e zanevellour, Maze a Westminster, a skriv er vloazdanevell ar c'homzoùmañ nemetken :

*« Rex in Walliam expeditionem fecit... »*

E-touez ar pennoù-arme a gemeras perzh en emgann Aberceiriog, Owain Cyfeiliog, priñs Powys (1197) a oa ivez ur barzh anezhañ hag a gare sevel gwerzennoù diwar-benn an emgannoù. An hanaf a vez tremenet eus an eil d'egile gant an hanafer a voe anezhañ ur c'horn-hir anvet *Hirlas*. Ar priñs en em skeudenn evel ostiz e genvrezelourion gadarn. Da gentañ e kemenn d'e hanafer dinaouiñ



mez e-leizh. Neuze, pep kouviad a leugn e hanaf hag a gan ur poz en enor d'ar priñs :

*O, gourion ! nag a vad hoc'h eus graet !*
*Diehan, bleizi o redek d'an arsailh,*
*Ar re gentañ e steudoù ruziet al laonennoù gwadek.*
*Pennoù kadarn armead Powys,*
*O mistri ruz (6) ken douget da c'hoari gant an dir.*

Neuze e tro ar priñs war-du al lec'hioù a zo goullo :

*Siouazh ! an Ankou en deus komzet ha kollet em*
*[eus ar re-mañ.*

*O Jezuz ! Nag a boan-spered evit ar gwallzarvoud-se;*
*Ken kriz eo evidon bezañ kollet va c'hadarnidi...*

Howel ab Owain (1170) a zo ivez barzh an emgannoù. Evel danevellour, e voe en emgannoù Kembre ar c'hreisteiz, pa argasas Rhys ar Flamanked ermaez eus ar vro e 1144 ha pa vestronias adarre kreñvlec'h Caerfyrddin, a oa e dalc'h an Normaned :

*Koagal a rae ar vran, ha gwad mab-dén*
*A rede war an douar e gwazhioù ruz.*
*Tiez devet, arvestourion ruz ar brezel ;*
*Ilizoù tanflammet ha paleziou rouanez*
*Gant flammoù-tan o pignat diouto betek an oabl :*
*Ar gadourion a redas d'an emgann.*
*Bez' e c'helled klevout dasson ar safar*
*Betek kreñvlec'h Seion, war ribl Menai.*
*Tri c'hant lestr, hervez ar gadarnidi,*
*A voe losket d'an trede a viz Mae.*
*Dek mil gwech kemend-all a dud a dec'has kuit :*
*Ne chomas ket ur varvenn*
*War odeoù-mor Menai.*

(6) Ar pennoù-arme kembraek a oa ruz o dilhad.

Goude un hevelep trec'h-meur, e voe da gant ar gadourion en em vodañ en-dro d'an Hirlas, hag en em ziduiñ gant gwerzioù ar Varzhed. Koulskoude, ab Owain a vennas ivez sevel gwerzioù war zarvoudoù na oant ket ken kriz. Karout a ra e vro (bez' ez eo e-unan diwar ouenn Roue Gwynedd) hag e kan evel-hen :

*Karout a ran hec'h aodoù hag he menezioù, [lioù,*
*He c'hêrioù, koadoù tro-dro dezho, hag he dremmwe-*
*He zraoniennoù, he doureier hag he fradeier*
*He skreved gwenn, hag he merc'hed koant.*
*Karout a ran he c'hadourion hag he c'hezeg sentus,*
*Hag he c'hoadoù, he c'hreñvlec'hioù, hag he rumma-*
*[doù karantezus...*

Daoust ma 'z eo daleañ un nebeut marteze war zerou ar varzhoniezh romantel kembraek, ret eo dimp menegiñ c'hoazh skouerioù all eus awen Howel ab Owain : e ganennoù a garantez. Ne vo mui kavet a-gevret seurt menozioù speredek ha seurt displegadur flour ken na zeuio Dafydd ap Gwilym. Setu amañ e « Ganenn d'am dousig » :

*E-touez an holl, an Itron kuñv ha koant*
*A zibaban, youstik en he mantell wer :*
*Ur vaouez lemm he spered,*
*Ha kuñv koulskoude dre nerzh he glanded.*
*E-touez an holl, e tibaban an hini unanet he c'halon*
*D'am hini dre he soñjoù hag he goanag.*
*O plac'h yaouank, kenedus evel spoum an houlenn,*
*En em zibab a ran evidout :*
*Petra 'ri-te ganin ?*
*Ac'hanta! Ne rannez ger? Ruziañ a rez hep eilgeriañ?*



*Da zibabet em eus, plac'h yaouank, evit da gened*
*Ra vezo leal da galon, ... va dibab-te ivez ! [doueel;*

Plijout a ra dezhañ en em luskellat gant ar seurt gwerzennoù mentet-mistr a glot gant tridoù-kalon displeget mibin Marc'heion Arzur. Koun dezhañ eus e zleadoù a Briñs, e tispleg :

*Bet on entanet gant ar garantez ; siouazh, en aner.*
*O kenedusat, gwenn he gouzoug, gorregik he c'her-*
*zhed ;*
*He dremm en deus skrapet livioù an oabl d'ar pardaez.*
*Hollskedus, tener, youst, en he furnez wenn ;*
*O vale war ur raosklenn, darbet eo dezhi kouezhañ*
*An hini vlinañ he zroad gwan.*
*. . . . . . . . . .*
*Pegeit amzer he c'harin-me ? Soñjomp el labour avat:*
*M'emañ ken troet va soñjoù gant rambre a garantez,*
*Jezuz, hag a oar pep tra, a ouezo trugarez din !*

Dibenn an 12-vet ha derou an 13-vet kantved, evito da vezañ ur marevezh kaer e-keñver ar varzhoniezh, n'eo ket falloc'h tamm ebet war dachenn al lennegezh a yezh-plaen : en amzer-se eo e voe graet amgezh a yezh-plaen : en amzer-se eo e voe graet am-part gant danvez « *Kanenn Roland* » (*Ystoria de Carolo Magno*) ha gant dastumadennoù *Llyfr du o'r Wann*, ha danevelloù meur ar *Mabinogion.*

Dre un arsav eürus er brezelioù dibaouez, dindan ar Roue Llywelyn ap Iorwerth (1282), e voe ur marevezh mat evit oberoù kaer a chom ganimp pennadoù a bouez anezho er *Myvyrian Archeology of Wales.* Menegomp da gentañ Cynddelw, a voe, war a lavarer, ar brudetañ en e amzer. An oberoù hir a zo chomet war-lerc'h ar skrivagner-se a zo alies a-walc'h

diaes o meizout ha ne gavomp ket enno labour ur barzh ken teneraus hag Howel ab Owain.

Bep un amzer e vev e venoz gant skeudennoù treset nerzhus :

*Dour glas ar wazh Teifi a oa tevaet*
*Ar wazh a ruilhe a wagennoù gwad ar wazed.*
*An evned-dour, leun, ne event mui,*
*Hag a neuie gant poan war wagennoù-gwad.*

E derou an 13-vet kantved, Llywarch ap Llywelyn, Einion Wan, a savas klemmganoù a garantez a-zivout e vignoned lazhet e meur a emgann ; Prydydd Bychan, ar Barzh Bihan, ha Dafydd Benfras, a zo anezho ur rummad talvoudus hep mar, hogen derc'hel a reont re strizh d'an hengounioù. Holl evel-se nemet unan, avat, ar barzh-meur Gruffydd ab yr Ynad Coch, brudet evit e glemmgan goude emgann Builh e 1282.

*Yen va c'halon em bruched gwasket gant an anken,*
*Un Aotrou am eus kollet, ha rak-se e leñvan.*
*O ! Na pounner an taol-kleze e lazhas...*

D'an hevelep amzer, e-kichen awen ar varzhed, e tiwan ur skol a awen relijiel-holl pe dost ; ar vouezh kristen anezhi a domm hor c'halon seul vui ma n'eo ket (evel en oberoù Cynddelw) ur c'han kemmesket gant danvezioù pagan an emgannoù hag an treuzvuhezioù. Llygad Cur (war-dro 1270) a gomz « da Zoue e-unan, eien pep levenez. » Kanennoù relijiel Maoe ap Gwalltir a ro dimp un tañva eus ar seurt oberoù kaer-dispar ha hesonus-kenañ a vo savet diwezhatoc'h gant William Pantycelyn.

*Ganet 'z eus dimp ur Mab, Mab trugarezus,*
*Pinvidik e zonezonoù ;*



*Da veuliñ a rin, Roue Kuñv an Neñvoù,*
*Kleier ha levrioù a splanno da Veuleudi,*
*Hag heson an telennoù, war an ton brasañ.*

Goude 1280, e tigor diskar Llywelyn marevezh ar waskadeg dindan yev ar Saozon. N'eus mui buhez nemet er maezioù, lezioù ar briñsed ne chom mui den enno. Nebeut a Varzhed ; ar re a van a stag d'en em glemm evel Gwilym Ddu.

*Na festoù, na levenez mui ; na Barzhed enoret,*
*Na javoù-red pallennet ; na mui mignoned kuñv.*
*Siouazh ! Na tristat bloavezh evit Kembreiz !*

Daoust da gement-se, Rhys Goch (war-dro 1530) n'hell ket mirout a gomz a garantez hag a beoc'h :

*Diweuz koant liv da goural skañv,*
*Dent bihan, ur mousc'hoarzh lemm*
*A vravae genou hinkin Gwenn,*
*Ha Gwenn he gouzoug, gwennoc'h*
*Eget spoum an houlenn.*
*. . . . . . . . . .*
*Heñvel ouzh paum en heol tomm,*
*Gwelit he c'herzhed gwevn.*
*E-lec'h ma tremen, dindan he zreid gwenn,*
*Ar velchonenn hec'h-unan ne stou ket he fenn.*

Hag er marevezh-se, leun a anken hag a c'hlac'har, a vousc'hoarzhoù e-kreiz an daeloù, e weled o tarzhañ ur c'houlaouenn a gresko da skediñ ken kaer ma vo kalz skedusoc'h eget he c'hempredidi, ar barzh Dafydd ap Gwilym.

## 5. — NEVEZ VAREVEZH AL LENNEGEZH KEMBRAEK

Nevez-varevezh al Lennegezh kembraek a zeraou e gwirionez gant Dafydd ap Gwilym (war-dro 1320-1380). Levezon don en doe, hogen da bell goude e varv ; ha ma voe morgousket al lennegezh kembraek (dreist-holl er 16-vet kantved) eo moarvat dre ma voe dianket an dornskridoù hag ankounac'haet dre-se Barzhed ar Gogynfeirdd.

Piv eta e voe ar barzh-se, karet e anv gant Kembreiz ? (7) Soñjal a reer e teue eus ar c'hreisteiz, ha, dre ma n'en doa mui tu da sevel gwerzioù a-zivout emgannoù na lezioù ar briñsed, e teuas da ober e annez en hanternoz, da glask danvezioù nevez. Kavet e vez, e Bangor, e foar Sant Deniol, pa zegouezh evit ar wech kentañ e Bro-Gembre daou c'hoari nevez degaset eus Bro-Saoz : unan anezho a oa ar « *morris-dance* », un doare-koroll gant ur marc'h koad gwisket, douget gant ar c'horoller ; an hini all a oa un orglez a oa estlammet an holl barrezianiz ouzh hen selaou.

Ar barzh yaouank diavaeziat, avat, ne welas en engroez-se a dud nemet un dra varzhus, kened Morfydd :

*Ar plac'h yaouank kurunet gant he blev-aour ple-*
*[zennet*
*Sinkl ha disi, sklint ha birvidik he mouezh.*

(7) Lenn notennoù diwar-benn Dafydd ap Gwilym ha troidigezhioù gant Yann Mestreizok war *Walarn*, niv. 132, 134 ha 135 (1941). — (R. H.)



Diwar neuze, « eostig Dyfed », « Barzhig flour ar c'hreisteiz » ne reas nemet meuliñ e zousig e gwerzennoù ken nevez ha ken glan, hep neuz heuliañ ar c'hiz kozh, ma voe brudet a-raok nemeur kalz muioc'h eget ar « *morris-dance* » pe an « *tuellinier plom* ».

*An holl a zerede d'am heul*
*O c'houlenn « piv eo ? » e pep straed...*

Skuizh e teued da vezañ gant gwerzennoù an oberoù-meur, an dud a vazailhe o selaou danevelloù ar Pencerdd (Sonour Meur). Er c'hontrol, pegen fresk e veze moarvat selaou ar gloer rederion-bro, ar janglerion pe ar varzhed valeerion o tisplegañ gwerzioù Dafydd, ar « *Cywyddau* » evel ma oant anvet. Ar barzh-mañ a voe anezhañ, evit ar c'hembraeg, un nevesaer evel ma voe evit ar saozneg e genamzeriad Chaucer, daoust ma 'z eo yezh ar c'hembread tostoc'h ouzhimp eget yezh ar Saoz.

Petra 'ta a veule en e werzioù « Barzh yaouank aodoù Teifi » ? Ar garantez, da gentañ, karantez e-keñver e Vorfydd, ha neuze luskoù-ene pemdeziek mab-den, an « *Dyn yn y Stryd* » (an Den er Straed). Ouzhpenn, ha marteze eo evit-se e tle bezañ brudet ar muiañ, displegañ a ra un doare dezhañ e-unan da sellout ouzh an Natur : gant fent.

Ma kouezh erc'h war an douar, moarvat emezañ, « *ez eus ur sant bennak o tibluañ gwazi* »; ma tegouezh d'an oabl bezañ skedus gant e stered,

*« Ra vo benniget anv An Aotrou Krouer*
*A aozas ar volz steredennet »* ;

ma 'z eus ur voualc'h o vrañsellat war ur skourr,

*« O mestr-soner lorc'hus o vont d'ar piklammig*
*A gammedoùigoù ; »* ;

ma 'z eo deut an hañv,

*« O hañv ; tad pep levenez,*
*A skuilh dimp bannoù stank,*
*Roue ar vein prizius sternet er sked,*
*Tennañ 'rez da sujidi, an traoniennoù, eus o hun.*
*A ! Diouganer ! Priñs ar c'hoadoù glas,*
*Achantour ar c'hoadoù hag ar gwez,*
*Liver, dispar betek-ben...*
*Piv a strewas morse kement a berlez*
*Hag a stegnas kel lies neudenn arc'hant war ve-*
*[nezioù ha koadoù ?*

Bez' ez eo ivez Ap Gwilym, barzh an nerzhioù diroll, en e *« Gewez d'an Avel »* :

*Gwaregour reder-bro, a vann er pellder*
*Gant ur strak spontus saezhioù hep pal ebet ;*
*Koroll a rez war an aodoù digenvez en ur yudal tre-*
*[latet.*
*Avel ! Saver barradoù-amzer war an draezhenn re-*
*[veùlzet,*
*Hadañ 'rez ar gorventenn gant ur galloud diaoulek,*
*Doujañ 'ra dit an houl dirollet ha sall.*

Goude Dafydd ap Gwilym, e rouesaio tamm-ha-tamm ar barzhonegoù emluskel. Er 15-vet kantved, gant Tudur Aled, doare ijinet-kaer Cynddelw eo a zeuas adarre da vezañ ar c'hiz ; gant ar werzaouriezh e pleder dreist-holl, ha gwazh a se evit ar varzhoniezh. Hogen herezh Dafydd, ouzhpenn m'emañ bremañ oc'h aweniñ barzhoniezh an amzer-hiziv, a voe dastumet ivez gant ar re a zeuas en e c'houde, dreist-



holl er yezh, deut erfin da vezañ anezhi ur benveg gwevn ha diginkl.

## 6. — C'HWEZEKVET KANTVED : AR BURZHUD KEMBRAEK

Oberoù Dafydd ap Gwilym a ra dimp dilezel re varzhed all ar 15-vet kantved, disteroc'h o zalvoudegezh. E gwirionez, gwerzioù seurt da re Dafydd ap Edmwnd, Maredydd ap Rhys ha Sion Cent a zegas ac'hanomp adarre en-dro d'ar stummoù ar c'hinkleañ e gwerzaouriezh ar Varzhed kozh, hep ma lavartañ e gwerzaouriezh ar Varzhed kozh, hep ma lavarfent netra nevez. Menegiñ a raimp nemetken ar « brud » nevez-ijinet, anezhañ ur c'hemmesk a hengounioù istor, a zezrevelladennoù douaroniezh hag a ziouganoù ; war ar « brud »-se e teuio da vezañ an ampartañ Dafydd Llwyd ab Llywelyn (+ war-dro 1495).

D'ar c'hwezekvet kantved e kouezhas lennegezh Bro-Gembre er stad gwashañ ma voe morse. An holl draoù a zo oc'h enebiñ ouzh yezh kozh Kembreiz hag o klask he mougañ. Dre lezenn an Unanidigezh a stage domani priñsed Kembre ouzh rouantelezh Bro-Saoz, Herri VIII a nac'he groñs « ouzh nep den a gomze trefoed pe yezh Bro-Gembre, dont da vezañ kargad, pe implijad er rouantelezh, nemet ha nac'h a raje dirak an holl ober gant an trefoed pe yezh-se. »

Doaniusoc'h c'hoazh, an dud pinvidik hag an dud-e-karg a droas kein da deñzorioù lennegel o bro hag en em lakaas a-du gant ar saozneg dre interest. Tud ar werin, hep skol na levrioù, lezet d'en em heñchañ

o-unan, ne gavjont ket zoken en dud a iliz ar skoazell o doa spi da gavout. Morris Kyffin (+ 1598) a rebech e skridoù flemmus da veleion iliz Bro-Saoz bezañ gwelloc'h dezho prezeg dirak kadorioù goullo eget prezeg e kembraeg. Huw Lewys (+ 1634) en e « *Perl mewn Adfyd* » (Perlezenn e-kreiz Anken), a ziskler dimp pebezh enebiezh a bep seurt a save a-enep da neb a venne moulañ levrioù e kembraeg.

Setu ma klevomp William Salesbury (1520-1595), anezhañ un Norman en em lakaet — gant meur a genvroad dezhañ — a-du gant Kembreiz, ha na c'hell ket herzel da lavarout gant doan : « Nemet ha kregiñ a rafed a-zevri da reiñ nerzh d'ar yezh, a-raok ma vo tremenet an oadad-tud-mañ, e vo re ziwezhat. »

An dud-a-iliz koulskoude a felle dezho stourm hag oberiañ. E Milano eo e voe embannet e « *Yezhadur* » gant an Dr. Gruffydd Robert, er bloaz 1567. En e rakskrid e tiskouez bezañ diskibl aketus da henvoazioù-meur ar Varzhed. En Italia adarre, e kêr Sienna, ec'h embann Sion Dafydd Rhys ur « *Yezhadur* », enni levezon don an Azginivelezh. An daou skrivagner-se a c'houlenn groñs evit ar werin ar gwir da soñjal ha da zisklerian o menozioù en doare a blij dezho.

Hogen, daoust da nerzh-kalon ha da entan an daou ziaraoger-se, anat eo e vije kouezhet buan ar c'hembraeg da vezañ un trefoed kemmesket ha didalvez ma ne vije ket c'hoarvezet ar « burzhud ». « Burzhud » eo ar ger implijet gant skrivagnerion Bro-Gembre, ha dezrevell a ra mat-tre ar pezh a sant tud ar werin ; ret eo dimp mirout anezhañ amañ.

Gouarnamant Bro-Saoz a gemennas treiñ ar Vibl e kembraeg, evit ma c'hellfe ar bobl, en ur geñveriañ an droidigezh gant ar Vibl e saozneg, deskiñ madik



a-walc'h ar saozneg. *Ar c'hontrol eo a c'hoarvezas, avat* (8).

An Testamant Nevez a voe embannet gant William Salesbury e 1567, ar Vibl gant William Morgan e 1588. Reizhet e voe gant John Davies e 1620. E 1621 e voe embannet ar « *Salmau Cân* » (Salmoù war Gan) gant ar barzh meur Edmund Prys.

Gwell a se e voe troet ar skridoù sakr-se gant gouizieion, tud desket, barzhed. Ar yezh anezho eo hini Barzhed ar C'hantvedoù Meur. Lusk hag ijin gerioù ar skridoù plaen-se a zeuas a-benn da dregeriñ ouzh pep harz. Ar burzhud a c'hoarvezas. Dihuñ e voe Kembreiz holl eus o c'housk pa voe embannet e 1650 ar Vibl evit ar bobl : « *Y Beibl bach, i'w cael 1 coron* » (Ar Vibl vihan, da gaout evit ur gurunenn). Adembannet e voe gwech ha gwech all dibaouez. Kent pell e tiwanas en-dro d'ar Vibl ul lennegezh nevez, anezhi spisc'heriadurioù, disklerïadurioù istorel, breutadennoù a zoueoniezh. E derou ar 17-vet kantved, e c'helle John Fisher lavarout : « Kembreiz a zo anezho pobl ul levr nemetken » (9).

Daoust da droidigezh ar Vibl da vezañ o paouez saveteiñ ar yezh, e oa ar yezh-se c'hoazh en arvar. Ne veze ket kelennet. N'he doa ket a lennegezh-a-vremañ. War an dachenn-se ivez e savas araogourion galonek : kelennerion da gentañ, Morgan Llwyd eus Gwynedd, Stephen Hughes, Thomas Gouge, Rowland Vaughan, ha dreist-holl Griffith Jones a grouas ar

(8) Lenn war niv. 121 *Gwalarn* (1938) pennad Roparz Hemon : « 350-vet deiz-ha-bloaz troidigezh ar Vibl e kembraeg. » — (R. H.)

(9) Keñveriañ levezon dispar an hevelep Bibl e Lennegezh Bro-Saoz. Evit ur wech, e tegouezh heñvel gant Kelted ha Saozon.

skolioù-red. E pep lec'h e kroge en dud c'hoant bras da zeskiñ. An Nevezidigezh vras Methodek a grogas da gelenn ar relijion e kembraeg hag hec'h oberiantiz eo a roas adarre d'ar yezh an unanidigezh hag ar vuhez a greded kollet ganti.

Etre 1737 ha 1760, 3.185 skol relijiel a voe digoret. Unan eus o skolidi, Robert Jones eus Rhoslan, a gerzhas ouzhpenn kant lev da vont d'unan anezho. Lezet en deus war gement-se un testeni a bouez en e levr : « *Melezour an Amzerioù* » (1799). D'ar mare-se, sarmonioù taer Rowlands, ha kanennoù kaer William Williams Pantycelyn (1709) a beursavas reolennoù ar yezh-a-vremañ, hag he lakaas da vezañ degemeret da vat evel yezh an iliz hag ar relijion. Prest e oa an dachenn evit un Nevezadur klasel meur.

## 7. — NEVEZADUR HON AMZER

An Nevezadur-se a grogas da gentañ el lennegezh a-gomz-plaen. Oberennoù kaer, kristen o awen, a zedennas muioc'h-muiañ a lennerion d'al lennegezh kembraek. Morgan Llwyd (10), ur c'helenner anekembraek. Morgan Llwyd (10), ur c'helenner anezhañ, a lezas un oberenn glasel he stumm koulz hag hec'h awen, levr « *An Tri Labous* », a vreuta ennañ Cromwell, an Iliz Uhel hag an Iliz Izel, dindan dremm un erer, ur vran hag ur goulmig. Goude e teuas oberenn blijus Ellis Wynne « *Ar Barzh Kousket* » (1703)

(10) Pennadoù (testenn ha troidigezh) eus skrivagnerion e komz-plaen an amzer-se ha diwezhatoc'h a gavor war *Walarn*, niv. 108 (1937) : « Lennadurioù Kembraek », gant Abeozen. — (R. H.)



ha pikol istor mojennek Bro-Gembre, savet gant Theophilus Evans hag anvet, hervez giz an amzer-se, « *Melezour an amzerioù kentañ* ».

Ar Varzhed ivez a heulias al lusk galloudus-se. Meneget hon eus endeo troidigezh ar Salmoù gant Edmund Prys (1624) e gwerzennoù kaer-meurbet. An droidigezh-se hag ivez gwerzioù kentelius Rhys Pritchard (1644) a ziskouezas petra a c'helled ober gant gwerzennoù digabestret eus reolennoù strishañ ar werzaouriezh varzhel. Huw Morus (1709) a grogas gant danvezioù ar rummad nevez-se, oc'h ober ganto oberennoù hiroc'h. Neuze e tegouezhomp gant oberennoù kaer Goronwy Owen (1769), brasañ barzh an 18-vet kantved (11).

Ganet e 1722 en enezenn Vôn (Anglesey), Goronwy Owen a voe kelennet war hengounioù lennegezh Kembre ar Grennamzer, a drugarez da vistri vat, ha dreist-holl da vignoned dezhañ, an tri breur Morris, o-zri burutellerion ha levrgaourion desket anezho hag o devoe levezon vras war gemmadur menozioù Kembreiz hon amzer.

E oberoù a zo kalz anezho ; diaes koulskoude menegiñ pennadoù hir anezho, dre ma implijas Owen dreist-holl ar gwerzennoù iskisañ, anezho mentoù a bep seurt, ar c'hengan, diaes-kenañ o zreiñ en ur yezh all.

E zanvez a zo alies relijiel, hag e kan neuze gant levenez. Kanañ a ra ivez ar garantez, anat e vez neuze o heuilh skouer Dafydd ap Gwilym en e bennadoù gwellañ ; ar vaouez a veul eo e « zous Mari », a oa :

(11) Lenn « Lewis Morris hag ar Glaselezh » e niv. 128-9 *Gwalarn* (1939) gant Roparz Hemon. — (R. H.)

*Hegarat he mousc'hoarzh, moan he gar*
*Hag he dremm stummet a-ratozh evit c'hoarzhin.*

Doare berr ha distrilhus al latin a blij dezhañ kenañ; aozañ a reas meur a wech kanennoù e latin, hag e kembraeg kewezoù dispar a-zivout e vignoned, e amzer dremenet, doareoù Bro-Gembre a gar kement, hag a gav kerse dezhi e-pad ar bloavezhioù hir a dremenas en Amerika. Brudet e-touez meur a hini all eo e « *gewez Hiraezh da Vôn* », o tisplegañ e dristidigezh pell diouzh e vro c'henidik.

*Pell emaon diouzh bro va zadoù*
*Siouazh, ha pell diouzh va Môn garet ;*
*E-lec'h ma c'hoarien gwechall*
*Ez eus tud n'am anavezont ken ;*
*Ur mignon pe zaou a zalc'h koun c'hoazh,*
*Daou a-vec'h, 'lec'h ma voe kant a-gent.*

## 8. — EVEZHIADENNOU WAR AR WERZAOURIEZH KEMBRAEK

Siouazh, gwerzioù Bro-Gembre, muioc'h c'hoazh eget re ne vern pe vro, a zeu da goll o blaz hag o zalvoudegezh pa vezont troet. Kement-se a zo gwir, endeeun e-keñver holl werzioù ar broioù keltiek. Gwerzennoù ar barzh a zo savet gantañ en un doare enkmeurbet, diazezet war ar c'hengan hag ar c'hlotennoù diabarzh, anezho ur framm reut na c'heller sevel en ur yezh all netra heñvel outañ (12).

(12) Reolennoù ar werzaouriezh kembraek a gaver displeget, evit pezh a sell ar *c'hewez*, er pennad meneget a-us : « Lewis Morris hag ar Glaselezh ». — (R. H.)



Evit reiñ un nebeut skouerioù eus an doare-se, anvet « *Kenganez* », setu da gentañ ar peder gwerzenn diwezhañ meneget uheloc'h, e kembraeg :

*Y lle bum yn gware gynt*
*Mae dynion na'm hadwaenynt ;*
*Cyfaill neu ddau a'm cofiant*
*Prin ddau, lle'r oedd gynau gant.*

An eil gwerzenn eo an hini wellañ ; bez' ez eus enni ur « *Cynghanedd draws* » anezhi div hanterwerzenn heñvel o furm, gant div silabenn a ehan etrezo :

m.d.n.n./n./m.d.n.n.

Hag e pep lec'h evel-se an eil kensonenn o respont d'eben, ar vogalennoù o tiskanañ an eil d'eben ; heñvel a-walc'h ouzh ar geitfrazenneg er sonouriezh ; ar stumm-se a vez graet gantañ a-ratozh, ha diaes eo, hogen un dudi evit ar skouarn pa vez ken ampart hag en oberoù Owen.

Dre ma 'z eus un niver bras a « *genganoù* », ar barzh n'eo ket re untonek e werzennoù ; ha pa fell dezhañ tennañ evezh al lenner e kav tu d'hen ober forzh pegement dre implij ar stumm-kozh anvet « *englyn* », heñvel a-walc'h ouzh flemmganoù ar C'hresianed hag al Latined.

*Cymwynas*

*Fireiniaf o forynion, — yn gwyris*
*Brawdgarwch rhwng dynion ;*
*Di-gêl gennad y galon, ...*
*Allwedd brid i gelloedd bron.*

Setu amañ framm ar c'hloterezh diabarzh :

f - r - n - /f/f - r - n (klotenn) - gw.
raw - rw - rhw - klotenn
d - g - l - /g - n/d - g - l - klotenn
ll - dd - br/ - d - g - /ll - dd - br - klotenn.

N'heller ket treiñ e yezh all ebet furmioù ken rouestlet...

Stumm ar c'hengan a voe hep mar anavezet gant barzhed Bro-Vreizh. Ar re-mañ a reas dreist-holl en o gwerzioù er 15-vet ha 16-vet kantved gant ur stumm a gengloterezh dre vogalennoù. Setu ur skouer vat a gement-se tennet eus « Melezour ar Marv » :

E*n* Maru, *en* Ba*r*n, *en* Ifer*n* y*en*,/preder *map den*, he [na *en*/OE
Ha *ne*pret *ne*p le*c'h* ne pe*c'h*y,/g*at* lacq*uat* da s*py* en [*ty*/DOUE

## 9. — AL LENNEGEZH A-VREMAÑ

En desped da strivadennoù ha da galon skrivagnerion an eil nevezadur kembraek, toulloù bras a vane c'hoazh da stouvañ e stern ar yezh. Ar yezh-se ne oa c'hoazh anezhi nemet benveg ar menozioù relijiel. Al lennegezh a gomz-plaen n'he doa ket gallet c'hoazh tec'hout a-zindan yev ar breutadegoù a zoueoniezh, ar buhezioù tud veur, anvet *Cofion*, na kontañ ledanoc'h eget danevelloù ar c'horn-bro. Ar varzhoniezh end-eeun, dreist-holl abaoe Goronwy Owen, ne oa mui anavezet nemet gant un niver bihan a lennegourion.

Ur yezh ne vev nemet ma kav an tu da dizhout ar



bobl : setu ar pezh a veizas mat ar romantelour bras Daniel Owen (+ 1895). E holl skridoù a zo anezho un hir a strivadenn da argas an troioù-lavar iskis degemeret el levrioù ha da skrivañ en ur yezh heñvel-bev ouzh an hini a vez komzet er gêr pe war an hent bras. Evit-se, e tezrevellas an traoù a wele, hep re a grizder ha zoken gant fent ha karantez, o tisplegañ dimp temz-spered e gêriadenn. *Rhys Lewis* a zo ur studiadenn dre ar munut eus buhez ar skrivagner e-unan ; bez' ez eo ur romant aozet-mat, levezonet don gant Daudet ha Balzac ; hag anezhañ kentañ oberenn-veur skrivagnerion Gembre an amzer-vremañ (13).

Romantoù all a zeuas er-maez goude-se : « *Y Siswrn* » (Ar Sizailh), « *Gwen Tomos* », ha dreist-holl ar « *Kontadennoù Korn an Oaled* », a zo eus ar c'haerañ. An « *Eontr Edward* » en e gontadennoù a zispleg dirazomp dudiet ar pezh a c'hoarvezas gant : ar paour kaezh Jac Jones, a vihanaer e dog dezhañ bemdez da reiñ dezhañ da grediñ e tevae e benn ; ar c'houer puritan drouk Hafod Lom, skoet a-daoltrumm gant marv e verc'h, hag a zeu dirak an holl da gofez e fallagriezh, hag a zeu da vezañ hegarat ha madelezhus ouzh an holl ; buhez leun a emroüsted ar brezegerion a yae eus an eil chapel d'eben evit ur gopr treut-ki ; an diegus kozh Edward Cwm Tydi, war e wele, gant ar boan-izili, emezañ, ha pareet gant ar medisin dre un dro-gamm ar c'hoarzhusañ ; Gwilh ar mesaer bras, bet gantañ ur weledigezh war ar menez ha lazhet en ur barrad-erc'h. Setu un daolenn vev, livet-kaer, ha fentus ivez, eus an holl dud

(13) Lenn, war *Walarn*, niv. 88 (1936) : « Daniel Owen, ar romantour kembreat », gant Roparz Hemon. — (R. H.)

a gejas Owen ganto ; ober a reomp anaoudegezh gant ur bobl n'anavezomp tamm ebet, kuzhet m'edont a-drek ar Saozon. Ur bobl a dud habask, kalonek, leun a spered birvidik ha flemmus.

Daoust da buritaned amzer Victoria da enebiñ, abalamour d'ar yezh bezañ ken fonnus ha ken pemdeziek, oberoù Owen a zihunas ur seurt eienenn vuhez ma voe a daol-trumm troet an dud gant an oberoù a yezh-plaen dreist-holl.

Da gentañ e tarzhas danevellourion, fresk pe freskoc'h an danvez gant pep hini anezho. Da heul O.M. Edwards e reomp anaoudegezh gant pep korn a Vro-Gembre, ha skrivañ a ra en un doare heson-meurbet. Holl skolidi Bro-Gembre a lenn e « *Gêriadennoù a Vro-Gembre* », « *Beaj e Bro-Vreizh* » hag an dastumadenn gaer « *Dre garantez evit Bro-Gembre* ». Kate Roberts a gont he yaouankiz el levr : « *Treid Hualet* », he « *Foar-C'hoañv* » a zo anezhi un daolenn a-zoare eus buhez Bro-Gembre an Hanternoz. Ar skrivagnerez-se a gendalc'h gant he labour a enklask war dachenn al lennegezh er gazetenn renet ganti ha brudet-kenañ : « *Y Faner* ». « *Kontadennoù an Aod* » J.C. Williams, « *Kontadennoù ur plac'h yaouank kozh* » Jane Ann Jones, « *Kontadennoù ar Vro-Wer* » D.J. Williams a zo danevelloùigoù skrivet-kaer hag a zigor an hent da romantoù bras. E-touez an deskidi yaouank, E. Tegla Davies eo, war a gredomp, an hini ampartañ dre e oberoù, eeun o yezh, aes da lenn ha fentus, o klask plijout d'ar werin ha dre-se o skignañ e pep tiegezh ar boaz da lenn ha da soñjal e kembraeg. Un druez eo n'eo ket anavezetoc'h ar skridoù-se er broioù estren ; kalz anezho a dalvez ar boan bezañ troet.



Ar c'hoariva, ivez, goude bezañ bet pell amzer oc'h ober gant « *Miraklou* » kozh ar vro nemetken, a gavas ur skrivagner, Twm o'r Nant (1738-1810) a oar dezrevelliñ tud heñvel-bev ha fentus. Eñ eo en deus krouet ar c'hiz da skrivañ pezhioù-c'hoari en un arvest. Gantañ eo bet skrivet ar « *Farsadenn ar Gouerion* », un doare fars e gwerzennoù hag he deus graet berzh nevez 'zo en diorjal (14).

Ar varzhed ne chomont ket da lugudañ. Brud nevez a zo deut adarre da zanvezioù kozh ar varzhoniezh goude embannidigezh an dornskridoù a oa en dastumadenn-veur « *Myvyrian Archaeology of Wales* » (1801). Gwerzioù brav John Ceiriog Hughes a gavomp enno kouerion Vro-Gembre en o buhez pemdeziek, en o maezioù er menezioù kriz kuzhet o fenn er c'houmoul. Heñvel eo ouzh Burns da daolennañ buhez ar maezioù.

A-hend-all, bodadeg an Eisteddfod a zeu bep bloaz da lakaat buhez. Bez' ez eo un doare akademi, diazezet war henvoazioù Goursez barzhed ar 16-vet kantved, hag ec'h en em vod gwech amañ, gwech ahont, en hanternoz pe er c'hreisteiz ; skoazell vras o deus degaset da unaniñ ar yezh ha da skignañ anaoudegezh al lennegezh. Er bodadegoù-se e vez kanet, c'hoariet, displeget, prezeget e kembraeg a-zivout danvezioù kembraek. Eno e vez gwelet o tiwanañ gerioù nevez, hervez awen wirion ar pobloù keltiek, a c'hellfe bezañ eien ar varzhoniezh a-vremañ (15).

(14) Lenn, war *Walarn*, niv. 10, 11, 12 (1927), eñvorennoù Twm o'r Nant, troet gant Abeozen. — (R. H.)

(15) Taolennadur un Eistezvod a gaver war *Walarn* en « Un Dro e Kembre », gant Roparz Hemon (niv. 24. — 1930) ha war *Sterenn* en « Eñvorennoù Beaj » F. Vallee (niv. 4. — 1941). — (R. H.)

En Eisteddfodau eo e vez savet alies brud ar varzhed nevez : eno eo, e 1902, e tisplegas T. Gwynn Jones, evit dudi bras an holl ouzh e selaou, e werz kaer-meurbet « *Derou-noz Arzur* ». Eno ivez e voe displeget d'an holl gant Crwys e werzennoù a awen vreizhek, ha gant J. Cyfeiliog e 1928 e goublennadoù « *An Hanaf Aour* ». Kement a anvioù a vefe da venegiñ ma 'z eus re anezho. Arabat koulskoude ankounac'haat W.H. Davies, baleer-bro, a veajas dre Amerika a-bezh hag a zeuas en-dro da Vro-Gembre da vezañ dilennet evel Rener ar Varzhed.

Mar en deus skrivet e saozneg dreist-holl (gw. e « *Autobiography of a Super-Tramp* »), kavet en deus tu da lakaat er yezh-se luskoù kalon hag henvoazioù e vro. Kroget mat e oa d'ober d'ar Saozon meizañ e c'hellfe bezañ ul lennegezh kembraek dieub diouzh o hini, enni buhez hag un dalvoudegezh dezhi hec'h-unan, pa grogas ar brezel e 1939.

War un dro gant ar romantelourion hag ar varzhed, an deskidi a reas gant ar yezh-plaen nevesaet en 19-vet kantved ur benveg spis ha splann evit burutellerezh ar skridoù, an istor, ar brederouriezh hag ar skiantoù. Al lusk roet gant kelennerion vrudet seurt da Owen Morgan Erwards, Sir John Rhys ha Sir John Morris-Jones, a zisklerias d'ar studierion gembraek pinvidigezh o yezh war dachenn ar skiantoù. Al lennegezh, studiet betek-hen gant tud 'zo evit o flijadur, a zo bremañ studiet gant tud a vicher, a laka aked ha kalon da sellout pizh ouzh an dornskridoù hag a aoz ar benvegoù a zo ret evit pleustriñ a dro vat war bep lennegezh.

Rummad burutellerion Gembre a-vremañ a zo tud



eus an dibab : T. Gwynn Jones (16) en deus en em ouestlet da geñveriañ lennegezh Bro-Gembre gant hini Bro-Iwerzhon, W.J. Gruffydd hag Ifor Williams a ziroueStl dornskridoù bet treuzveret gant Iolo Morgannwg hag o deus taolet sklerijenn war orin ar Mabinogion. Henry Lewis a embann oberoù barzhed ar Grennamzer hag ar broadelour kadarn Saunders Lewis a skriv oberennoù-meur en ur yezh dedennuskenañ.

Ar c'helaouennoù micherel a zo muioc'h-mui anezho. « *Y Llenor* » a zo ur gelaouenn eus ar re dalvoudusañ, « *Studioù ar Burev Keltiek* » a zo koulz ha meur a gelaouenn vicherel en Europa. Embannerion a zo kroget da dreiñ « *evit hor pobl* » gwellañ oberoù lies a lennegezhioù Europa, o reiñ evel-se d'al lenner kembraek anaoudegezh eus skrivagnerion Vro-C'hall, Iwerzhon, Rusia hag Alamagn. Tiezmoulañ Bro-Gembre a voul levrioù kaer ha niverus, da geñveriañ hep mezh gant embannadurioù ne vern pe bobl vihan en Europa, evel Bro-Suomi ha Danmark, da skouer.

## 10. — KLOZADUR

Geriadurioù, yezhadurioù, skridoù notennet, levrioù-enklask dezhañ, ar studier kembreat a c'hell bremañ labourat kenkoulz ha studierion Oxford pe Baris. Peder c'hazetenn ha nouspet kelaouenn, darn

(16) Lenn, e niv. 33 *Gwalarn* (1931) « T. Gwynn Jones », gant Roparz Hemon, ha troidigezh « Tir-na-n-Og » gant Abeozen, niv. 138-9 (1941). — (R. H.)

piaouet gant an iliz-mañ-iliz e-touez an ilizoù protestant, a strew menozioù a sav muioc'h-mui a-us da brederioùigoù pep korn-bro, hag a veiz int lodenn e park ar bed. An diorjal a embann keleier e kembraeg koulz ha kanaouennoù ha pezhioù-c'hoari. An holl baperennoù a-berzh stad a vez moulet e div yezh. Er skolioù-meur, eo degemeret ar c'hembraeg dres evel ar galleg pe an alamaneg, en arnodennoù. Peder skol-veur Bro-Gembre a gelenn Kembreiz war o lennegezh, hag ar skolioù izel hag etre a zesk dezho o yezh.

Ar pobloù keltiek a zle treiñ o selloù war-du Bro-Gembre. Strivañ kalonek hag ober berzh, setu ar pezh eo deut Kembreiz a-benn d'ober. Aze emañ hep mar buhezekañ skouer nerzh Gouenn ar Gelted.



## LENNEGEZH BRO-GERNEV-VEUR

Distaget diouzh Bro-Gembre kerkent hag ar 7-vet kantved dre argadadeg ar Saozon, Kernev Breizh-Veur a zeuas da goll he frankiz nebeut goude. He yezh, ar c'herneveg, ne c'hellas bevañ nemet betek an 18-vet kantved, er maezioù nemetken. Talvoudusmeurbet eo evit ar yezhoniour, dre an doare m'eo bet kemmet a-hed an amzerioù e soniadouriezh, a zo tost a-walc'h da vrezhoneg an amzer-vremañ.

Nebeut a dra a zo da lavarout, evit al lennegezh. Ar pennadoù a van c'hoazh a zo a awen relijiel dreistholl. Un nebeut « misterioù » eus ar 15-vet ha 16-vet kantved, gwerzioù ha flemmganoù, setu holl skridoù Bro-Gernev.

Koshañ dihell ar yezh eo ur Geriadur eus an 12-vet kantved. Yezh ar geriadur-se a vez graet anezhi hengerneveg. Heñvel eo ouzh brezhoneg ha kembraeg an amzer-se.

Krenngerneveg a reer eus yezh ur rummad skridoù eus ar 14-vet hag ar 15-vet kantved :

1. Barzhoneg Menez Kalvar.

2. Ar pezhioù-c'hoari anvet *Ordinalia* ha *Beunans Meriasek* (Buhez Meriadeg). An *Ordinalia* a zo anezho tri fezh-c'hoari santel. En hini kentañ, an *Origo*

*Mundi* (Orin ar Bed) emañ ar pennad anavezetañ « *Seth hag Adam* ». Mar deo heñvel an danvez ouzh hini ar « burzhudoù » savet er c'hantvedoù-se dre Europa a-bezh, eo bet koulskoude barzhonekaet ha nevesaet gant ar skrivagner. Adam, deut kozh ha skuizh gant ar vuhez a gas e vab Sez da zor ar Baradoz da c'houlenn an « Eoul a Druez » prometet dezhañ. Sez a heuilh an hent hir bet merket gant roudoù treid losket Adam :

*Ne gresk geot na bleunienn ebet*
*en hevelep hent-se...*

An Ael a c'hourc'hemenn dezhañ :

*Tre d'an nor laka da benn*
*Hogen ezel all ebet...*

hag e wel ar Baradoz gant frouezh mat ha bleunioù kaer, en e greiz ur wezenn noazh-holl en abeg d'ar pec'hed, he gwrizioù betek an ifern toullet :

*Un naer er wezenn a zo...*
*En nec'h uhel ouzh ur skourr*
*Ur bugel bihan nevez-c'hanet :*
*Eñ eo an Eoul a druez.*

Bremañ ne van mui gant Kernev nemet ur menoz a frankiz na varvo biken, hag e kaver roud anezhañ en anvioù-lec'h, en trefoed komzet gant an dud, hag e troioù-lavar evel : « *Emaon o vont da Vro-Saoz* », evit lavarout « *Emaon o vont da Devonshire* », a zo ar rannvro saoz nesañ.

E gwalarn Bro-Gernev eo e weler dismantroù Tintagel, unan eus ar c'hestell a voe enno marc'heion Arzur, war a greder. An dremmwel a zo garv, uhel



a-us d'ar mor, sichet war un tornaod uhel-kenañ ha daskrignet gant an houl. N'eus lec'h all ebet ma c'heller huñvreal gwelloc'h e lez ar Roue Arzur hag e varc'heion (17).

(17) Diwar-benn Kernev-Veur, he yezh hag he lennegezh, lenn war *Walarn* ar pennadoù-mañ gant Roparz Hemon : « Jowan Chy-an-Horth », niv. 20 (1929). — « Lavarennoù kernevek », niv. 74 (1935), niv. 109 (1937). — « Pennadoù kernevek », niv. 77 (1935), niv. 91 (1936). — « Seth hag Adam », niv. 119-20 (1938). — « Ur pezh-barzoniezh kernevek », niv. 124 (1939). — « Kant frazenn bemdeziek e kerneveg Breizh-Veur », niv. 144-5 (1942). — An holl bennadoù-se a zo savet diwar labourioù pe gant skoazell R. Morton-Nance. — (R. H.)

# GWENED

gant Youenn Drezen

Gwened ?... Kêr-Wened ?... Bep tro ma vez komzet diwar he fenn, e vez klevet an eil pe egile o lavarout :

— Ya ! bravik a-walc'h, mes morgousket !...

Ker buan all, e lavarfe : enoeüs ha c'hwez al louet ganti !...

N'on ket Gwenedad. Bevet em eus, avat, tost dek vloaz, er gêr gozh-se, hag e c'hellan anzav amañ e oa bev va buhez eno, bev-kenañ, evel hini meur a zen all e kêr.

Moarvat n'eo ket kêr-Wened da vezañ lakaet keñver-ha-keñver gant Kemper, da skouer. Kalz muioc'h a vone-done a weler e kêrbenn bro-Gernev. Hag habaskoc'h, tavedekoc'h eo Gwenediz eget Kemperiz. Ha c'hoazh ! c'hoazh ! Darempred am boa gant Gwenediz hag a oa prim evel an tan, taer evel an diaoul, ha teod dezho, peadra ober avi d'ur martolod a Zouarnenez.

Evit da gêr bezañ sioul, un dudi eo kantren dre he ruioù d'an nep a zo daoulagad en e benn evit sellout, hag un ene en e greiz evit tañva kaerder an traoù kozh. Iliz-veur sant Per, da skouer, n'he deus ket da gaout avi ouzh kaerañ ilizoù all bro-Vreizh, daoust dezhi bezañ graet e tammoù disheñvel, ha bet stummet-distummet a-hed ar c'hantvedoù.



C'hwez ar mod-kozh a zo gant ar ruioù tro-dro, straedoù ar Chalonied, Sant Gwennael, Sant-Salaun, hag all, kamm-digamm ha strizh, ha treuzigellek an tiez en daou du deoc'h.

Lezet eo bet en o sav an darn vrasañ eus ar mogerioù-difenn a rae tro-kêr, gwechall. Ha kaer meurbet int, dreist-holl e-tal torgenn wezennek ha liorzhadoù bleunioù ar Waremm ; kaer meurbet, ya ! gant o c'hranelloù, o zourioù ramz, hag an dorioù gwareget.

Ha ret eo, evel just, menegiñ ar porzh. Gounezet eo gant al lec'hid, hag, a-wechoù, pa vez arnev, ne vez ket c'hwez ar roz gantañ. N'eo ket darempredet gant kalz bagoù, met mont a ra, dre e ganol toullet er roc'h, a-hed bali dispar ar Rabin, davet ar Mor Bihan hag an enezennoù brudet : Arzh, Izenac'h, Gavr-Iniz, h.a...

Kas a ra d'ar Mor Bras.

N'eus ket e Breizh, d'am meno, ur gêr par da Wened e-keñver an istor wirion ha kontadennoù ar faltazi.

Setu 2.000 bloaz e rae brud ar Wenedourion, paotred ar mor, gant o stourm ouzh Romaned Julius Kaezar. Diouzh Gwened eo e loc'has Nevenoe, roue ar Vretoned, gant e soudarded war varc'h, da c'hounit da Vreizh, diwar goust impalaer ar Franked, ur frankiz a badas mil bloaz. Eno, ha tro-war-dro, e voe kann etre Gallaoued ar Gwesklen hag ar Vretoned, etre Chouanted Kadoudal ha Re-C'hlas an Dispac'h.

Evit tud habask, e oar Gwenediz dihuniñ taer, evel ma weler.

E Gwened eo e reas e reuz santel sant Fransez

Ferrer, ar manac'h kataloniat, a zeuas da brezeg eno an aviel e brezhoneg.

E Gwened, atav, eeun-hag-eeun, en ur maner distrujet bremañ, ha savet en e lec'h ti-bank ar « *Crédit Nantais* », — e voe sinet al lizher-marc'had a zamstage dugelezh Vreizh ouzh kurunenn roue Bro-C'hall. Ha, va Doue, eno c'hoazh e voe lidet, setu dek vloaz 'zo, gant gouelioù bras, a badas ur sizhunvezh penn-da-benn, pevare-kant deiz-ha-bloaz stagidigezh an div vro... e-keit ha ma tarzhe, e Roazhon, gant ur vombezenn, ar Monumant savet en eñvor d'an darvoud-se.

War lein ar Waremm eo e voe fuzuilhet, e-pad an Dispac'h, pennoù-bras — eskibion ha noblañsoù — armead an Emigreed, a oa bet tapet prizonidi gant ar jeneral Hoche e Kiberen.

Gwened, a lavaran deoc'h, a zo leun hec'h istor a zanvez fetis, trubuilhet alies, ha dudius alies ivez.

Meneget em eus ar c'hontadennoù diwanet diwar faltazi. Ne lavarin ket hiroc'h diwar o sujed hiziv.

Ur wech bennak, marteze, e kavimp tro da varvailhat diwar-benn ar c'horriged, hag an danevelloù diniver diwanet e spered pobl bro-Wened, da heul taolioù kaer hec'h istor, ha, dreist-holl, amzer rust ar Chouanerezh.

*Prezegenn graet*
*e Roazhon-Breizh*
*e-pad Kardeur ar Framm Keltiek*
*d'an 21 Genver 1943.*



# ILIZ KERNASEN

## gant Nedel Rozoc'hen

Hanter hent d'ar Faoud ha d'ar Gemene, nepell diouzh ar Skorv ha damdost da vaner Pontkalleg, en em gav bourc'hadennig Kernasen. Bourc'hadennig kozh, war a lavarer, savet a-nebeudoùigoù tro-wardro d'un iliz gouestlet d'ar Werc'hez. Iliz hollgaer, ma 'z eus unan, ar c'haerañ moarvat e Breizh a-bezh. Ha kozh ivez, war an dro, peogwir ez eus anezhi abaoe ar XV-vet kantved.

E derou miz mae 1430 eo e roas ar pab Martin V aotre da sevel, en he lec'h-bremañ, ur chapel en enor d'an Itron Varia. Ha kerkent ivez, e lakaas ar c'hont Alan IX a Roc'han kregiñ gant al labourioù. Hir e padjont ha tenn e voent, ken tenn ma nac'has, meur a wech, ar vicherourion mont hiroc'h gant o mennad. Hep kontañ e teuas ouzhpenn ar binviou da ober alies diouer dezhe. Nemet neuze, hervez an danevell, o vezañ ma saved en hevelep koulz chapel sant Fiakr ar Faoued, e-keit m'edo micherourion al lec'h-mañ o tiskuizhañ, e tenije aelez da zegas o binvioù da baotred Kernasen.

Pegeit e padas al labourioù-se ? Ne ouzer ket kaer ! Hogen, pezh a anavezer mat eo ne voe sakret an iliz nemet 23 bloaz goude ma oa bet divizet he sevel. Testeniet eo kement-se deomp gant hon istorour La Borderie, a lennas, ar c'hentañ, an enskrivadenn-

diabarzh-mañ, war voger an hanternoz : « E bloavezh Hor Salver 1453, d'an eil a viz gwengolo, e voe sakret ar chapel-mañ gant an Tad e Doue hag Aotrou Ewan Bontsal, eskob Gwened. Er bloavezh 1464, e voe-hi gouestlet d'ar Werc'hez gant P. ha J. ar Bailh ; person en amzer-se, J. Fégear. »

Adalek ar mare-se ha betek an Dispac'h, e krogas Kernasen da ober berzh gant ar vrud a oa dezhi da vezañ ul lec'h a bedenn hag a birc'hirinaj. E 1735, e voe dezouget di eus iliz-parrez sant Karadeg Tregomel un tamm eus gouel ar Werc'hez hag un nebeut relegoù eus Santez Vari-Vadalen. War-dro an hevelep mare, ivez, e voe krouet breuriezh I.V. Gernasen, ha staget outi un induljañs leun gant ar pab Urban VIII.

Edo neuze chapel Gernasen e barr he c'haerder. Rak, kent pell, e 1748, ha daoust d'ar profoù bras ha stank a gouezhe e kef ar Werc'hez, e weler dija ar chapel goant o vont war zisleberiñ ha war zismantr. Dav eo da Eskob Gwened, mantret gant stad truezek ul lodenn anezhi, reiñ urzh d'hec'h aozañ ha d'he c'hempenn, goude bezañ gourdrouzet-kenañ fabrisian al lec'h. Diwezhatoc'h, e kaver en-dro dindan pluenn La Borderie al linennoù-mañ : « Emañ ar chapel en ul lec'h distro, war un hent na dremenas morse drezañ nep enseller war ar savadurioù istorel. Rak-se, tonket eo d'an ankounac'h ar bravig gotek-se kizellet e greunvaen, rouanez war holl chapelioù Breizh, hag a splann evel ur rozenn e-kreiz lanneier bro-Wened. »

Evel ma weler, edo neuze an hevelep digasted ha bremañ oc'h ober he reuz e-keñver dibaotañ kaerderioù hor bro.



Dont a reas, neoazh, un amzer ma teurvezas gant an Ijinoù-Kaer teurel pled ouzh ar chapel gaezh. Er bloavezh 1857 e voe-hi lakaet war renk ar savadurioù istorel, eeunet enni ar pezh a c'houlenne aozidigezh ha pledet gant brasoc'h aked ouzh ar pezh a venne kouezhañ en e boull. E 1912, e voe tro daouzek delwenn vaen an Ebestel a-steud dindan ar porched bras, re santez Katell ha Sant Anton e keur an Dreinded, hag ar piñsin dour binniget. E 1917, d'an diwezh, e teuas hini stern-aoter an I. V. gurunet, savet, tron ha gwerc'hez, en ur pezh-maen nemetken.

Hiziv an deiz, gweladennerion stankoc'h-stank a zered da Gernasen, dedennet gant kaerder hec'h iliz, anezhi ur savadur dibaot ha dudius gant e skultadennoù-diavaez hag e livadurioù-diabarzh. Hag e gwirionez, un dra nemetañ eo ar pikol-chapel-se, gant he c'hloc'hdi moan o sevel d'an nec'h ken skañv hag hini ar C'hreizkêr, gant he c'hantad kloc'hdiigoù gwintet e pep korn war eilmogerioù mistr ha start, gant he rozennoù dispar frammet ha labouret ken aketus, ken fin ha ken kran. Kalz dudiusoc'h c'hoazh an daou borched, an hini bras dreist-holl, m'en em gav delwennoù maen an Ebestel a-sav e logelloù, pinvidik-meur ar c'hinkladur anezhe. Hervez an dud a vicher, biskoazh gwelloc'h eget enne n'eo bet diskolpet, furchet, kizellet ha dantelezet ar maen, biskoazh pishoc'h, plijusoc'h ha bravoc'h.

Mar deo ker koant an diavaez, an diabarzh, d'e dro, n'en deus mann da c'hoantaat digant ar c'hentañ. E pep tu, n'eus nemet gwaregoù gotek a-bign war ar c'hostezioù koulz hag en nev hag er c'heur. Ha war zispak a-us dezhe, ar volz, meurdezus evel ur vantell-lid digor-frank he flegoù, a zo goloet a

livadurioù krennamzerel o tanevellañ buhez ar Werc'hez. Daoust d'al livadurioù-se bezañ aet war zispisaat gant an amzer, n'eo ket diverz c'hoazh evit-se finded an tresadennoù ha splannder ar gwiskamantoù, dreist-holl re an Aelez.

Koroll ar marv, war voger ar c'hreisteiz, hag eñ gwallaozet meurbet, a zo c'hoazh anezhañ koulskoude un daolenn dispar, ken bev ha gwirion m'eo an dud treset warni.

En ur ger, e-kreiz ar vro bourlet, en ur vourc'hadennig damzianav, emañ unan eus koshañ ha koantañ savadurioù Breizh, ur savadur ken hoalus ma lavare nevez 'zo un arzour anezhañ : « Ma vefe kaset chapel Gernasen war ul leurgêr a Roma, hi an hini a yafe an dud da welout, da gentañ, a-raok zoken mont da welout arc'hiliz sant Per. »

*Prezegenn graet*
*e Roazhon-Breizh*
*e-pad Kardeur ar Framm Keltiek,*
*d'ar 7 Genver 1943.*





# LU AR GELTED A-HED AR C'HANTVEDOU

gant Yann Chanteau

Prezegenn displeget e galleg gant an Ao. A. Laîné, e Kendalc'h Framm Keltiek Breizh e Roazhon d'an 30 a viz Du 1942

## RAKSKRID

Hor mennad, er brezegenn-mañ, eo reiñ un alberzig eus ar pezh m'eo bet ar brezelerezh e Breizh, en e vareadoù disheñvel.

Hepket talvoudegezh strizh ar studiadenn-mañ e-keñver skiant ar brezel, bez' e c'hellomp drezi anavezout ez resis emdroad spered ar Gelted, hini ar Vrezhoned dreist-holl, a-hed ar c'hantvedoù : adalek spered ar gouron eus an Henamzer betek hini ar Breizhad eus an amzer-vremañ.

Studiañ a raimp an eil goude egile : lu an Hengelted, lu ar Rouanez, lu ar C'hladdalc'helezh, lu an Duged, lu ar Chouaned.

## I. — LU AN HENGELTED

Daou varevezh a ranker diforc'h, en abeg d'an emdroad e stad kevredigezhel ha brezelel ar Gelted, o tont,
goude bezañ bet *argaderion-kantreourion*
da *argadidi-annezourion.*

Gorrek e voe ar c'hemmadur-se en o stad, ha daoust dezhañ bezañ peuz kozh (250-200 kent J.K.), an heuliadoù anezhañ ne voent anat nemet gant stourm Verkingetorix-Kezar. Ac'hano an diforc'h etre an daou varevezh :

*a*) betek Verkingetorix ;

*b*) abaoe Verkingetorix (1).

Displegañ a raimp heuliadoù ar c'hemmadur-se er stad hag en dachenn, e-keñver :

— Kefridi al lu.
— An doare-brezeliañ
— An harnezadur.
— Ar c'henreizhadur.

### A. — Kent Verkingetorix

*Kefridi :* ul lu-argadiñ hag aloubiñ eo.

*Tachenn-emgann :* Hanternoz, Kreiz, Kornog, Kreisteiz Europa.

*Doare-brezeliañ :* ar stok. Bez' ez eo, hervez spered gwechall ar C'helt brezelour — (pe ar German),

(1) : Ne studiimp ket amañ ar marevezhioù a c'horas an emdroad-se, nag e Breizh-Veur, gant Kassivellaunos, nag e trevadennoù keltiek Italia, Illiria pe an Danav (Danuvios).



tourtad tolpadoù stank a gadourion, « ar gejadeg tal-ouzh-tal ha neket ur steudad troidelloù, abadenn an nerzh ha neket hini ar jed ».

Ac'hano : 1. un Droadegiezh stank.
2. an ober gant kirri-emgann.

*Troadegiezh.* Hec'h emgann : bez' ez eo emziskouez skrijus ur maread diniver a droadeion o lakaat ar saouzan hag ar spont e-touez an enebourion, un dasadeg, « cum magno tumultu », hervez ma lavar Kezar.

Skouerioù : Trec'h an Allia, arigrap Rom, hini Delf.

*Kirri-emgann.* Boaziet kalz e voent gant ar Gelted betek donedigezh Kezar e Galia. Niverus e oant : Kassivellaunos en doa c'hoazh 2000 anezho. Unan eus koshañ binvioù-emgann ar Gelted eo ar c'harr. Ur c'hlav-brezel efedus e oa, rak gantañ ec'h unane ar Vrezhoned, en emgannoù, herrder ar marc'heg gant stabilded an troadeg.

D'ar c'hirri-emgann eo ez eo dleour ar Gelted eus an darn vrasañ eus o zrec'hioù.

*Harnezadur :* Ar Gelted ne zougjont ket kalz an hobregon nag an tokarn. Ur ger a oa e keltieg evit « hobregon » (iwerzhoneg « bruinne », Kv. « bronn » e brezhoneg). Varron a gomz c'hoazh eus ar *rochedhouarn,* ijinadenn geltiat hervezañ.

Peurliesañ, ar Gelted en em ganne o brusk dizolokaer, hogos en noazh. O c'hlav-emzifenn nemetañ e oa ar *skoed* (« skêtos »... iw. « sciath », kemb. « ysgwyd »), stummoù dishenvel dezhañ hervez ar mareoù.

Da glavier-tagañ o doa :

— *ar c'hleze* : (« kladibos », — anv aet moarvat gant ar Romaned d'ober « gladius »). Klav an emgann krog-ouzh-krog eo, gwir glav ar Gelted, tra n'eo nemet ur c'hlav-harpañ gant ar C'hresianed ; hiroc'h eo eget ar c'hleze gresian pe roman ; *gant al lemm anezhañ hepken e c'heller skeiñ.* Da skeiñ gant ar beg o doa reoù all bihanoc'h.

Ouzh o gouriz, en tu dehou, e veze skourret ar c'hleze, gant *ar speg* (« gaison » = latineg « gæsum, germaneg « gaisos », deut marteze da « goaf » e brezhoneg).

Klav-brezel boaziet-kalz, dreist-holl, d'ar mare-se, evit an emgann gant kirri, pe an emgann-marc'hegiezh. Meur a seurt spegoù a oa ; amprestet eo bet gant ar Romaned anvioù an darn vrasañ anezho.

— *ar goaf* : boaziet dreist-holl gant ar varc'heion.

*Kenreizhadur* : diskleriadurioù klok ha resis a ra diouer.

*Troadegiezh.* Rannadoù pounner a zo enni. Da skouer, ar c'h-« Katerva » (kad-erv), ennañ war-dro 6000 den.

*Kirri* (« covinus » — « essedon » — « carrus » — h.a...). Niverus-tre. Gwelet e veze 1000, ha 2000 zoken, en un emgann. Ar rannadoù a oa kenreizhetmat.

*Marc'hegiezh.* Dister d'ar mare-se. Heuliañ a raed en emgann reolenn an *trimarkisia* : a-gevret e veze ur marc'heg ha daou skoazellour (ar re-mañ war droad pe war varc'h), evit kemer e lec'h, ma vije lazhet (E-pad an emgann e chome an daou skoazellour en a-dreñv, prest da zeredek da harpañ o mestr).

*Strob.* Ur c'hementad mat a girri-dougen.



« Rêda » : (Kv. « reiten » en alamaneg, « to ride » e saozneg), gwetur bederrodek.

« Carrus » : karrig div- pe bederrodek.

Hogos an holl anvioù latinek a voe amprestet digant ar c'heltieg.

*Ereerezh.* Dre weled pe dre gleved (tan pe c'harmadeg). Ur c'heloù kaset dre gleved a c'helle ergerzhout war-dro 235 km. dindan 15 e.

Setu ur skouer kasadur dre danioù oc'h emeilañ, implijet gant ar Romaned : Rom — Galia — Bro-Spagn — Afrika — Ejipt — Siria — ar Mor Du — an Danav — Italia : hedad 3000 lev, 1500 kêr treuzet.

Diarvar eo e voe implijet ur seurt doare-kasadur gant ar Gelted ; diaes eo avat hen lakaat anat.

Merkou ar marevezh-se : marevezh al lu-argadiñ hag aloubiñ ; bagadoù pounner ha niverus ; bras eo talvoudegezh hiniennel ar c'hadour ; krakreizhet eo ar bagad.

Teurel pled ouzh ar c'hemm etre :

dreistelezh ar Gelted : spered brezelek (kadarnded, taerded) ;

ha dreistelezh Kreisteiziz : spered reizherion (ar « phalanx », al « legio », ar skourroù).

### B. — Abaoe Verkingetorix

Verkingetorix, a lavar Kezar, a lakaas dilezel an doare-brezeliañ kozh (« longe alia ratione... atque antea gestum sit »).

*Kefridi* : al lu, e gwirionez, ne oa ken an hevelep hini : n'eo ken ur brezel evit aloubiñ broioù estren ;

ret eo bremañ stourm war un dachenn merket-pizh, hag argas an enebour er-maez eus ar vro.

*Doare-brezeliañ* : ac'hano un doare-brezeliañ nevez, a chomo hini ar Gelted o stourm war o douar-i : « tec'hout diouzh an emgann, heuliañ pe treiñ tro-war-dro an enebour hep talañ outañ, stourmata outañ hep en em gannañ, hen tagañ a-vandennadoùigoù ». Heuliadoù : disteraat a ra roll an Droadegiezh *tra ma teu hini ar Varc'hegiezh da vezañ dreist-pouezus.*

Benvegad pennañ ar C'halianed e voe dizale, hag evel ma lavar C. Jullian « er brezel, ar meuriad keltiat en em ziskouezas muioc'h-mui e stumm ur skouadron marc'heion ».

Dre ur gourdonerezh pemdeziek hag un doare-brezeliañ diouzh an dibab, e teuas dindan berr amzer talvoudegezh ar varc'hegiezh keltiat da vezañ ken bras ma ne voe dizale e lu ar Romaned marc'heion all nemet gopridi c'haliat pe c'hermaniat. Marc'hegiezh ar Romaned a amprestas ur c'halz eus he gerioù digant ar c'heltieg.

An droadegiezh, eviti da chom niverus, a zibab d'ar mare-se un doare-brezeliañ nevez, o klotañ gant implij ar varc'hegiezh. Dont a ra da vezañ, en ur mod, un droadegiezh-ambroug. Helusk eo, bez' he deus ur c'hlaviadur skañv ; en em gannañ a ra etre ar c'hirri pe ar varc'heion.

*Harnezadur.*

Klavier-emzifenn :

— *ar skoed* : bez' e chom pennañ klav an emzifenn. Hirgarrezek eo, dibaot a wech hirgelc'hiek. Kalz



boazietoc'h eget d'ar mare kent, kinklet eo hag e toug ardamez koskor ar brezelour.

— *an tokarn* : moarvat nebeut implijet (n'eus ket a destenioù). A-wechoù ne oa nemet ur galabousenn ler e-lec'h an tokarn.

Klavier-tagañ :

— *ar c'hleze* : pennañ klav an tagañ eo chomet. Houarn eo, o skeiñ gant al lemm hepken, — a-wechoù en arem (hervez ar mare).

— *ar speg* : boazietoc'h c'hoazh eget d'ar mare kent, rak n'eo ket hepken klav darn eus an droadeion, hini ar varc'heion e teu da vezañ ivez. Spegoù a-ratozh a zoug danvezennoù-entanañ (stoup ha peg).

— *ar goaf* : boaziet gant ar varc'heion ; 2 ilinad a hed (tost 1 m) ; hanter houarn, hanter goad, gant ur beg 15 santimetr a ledander.

— *ar wareg* : niverus eo ar waregerion ; en em gannañ a reont, toueziet gant ar varc'heion.

— *an dalm* : greunadez plom pe vaen ; a-wechoù greunadez pri ruziet en tan pe enno danvezennoù-entanañ. Ar C'halianed, koulskoude, a implijas nebeut a-walc'h an doare-brezeliañ-se.

*Kenreizhadur* : 1 dougen (kv. lat. « dux ») : penngadour ;

1 c'huzul (kv. lat. « concilium ») ;

meur a vestr-marc'heg (« prefectum equitum ») ;

meur a vestr-troadeg ;

meur a gabiten kreñvlec'h (din).

An dougen, penngadour, a zo dilennet en amzer a vrezel. Ar c'huzul a zo ennañ ofisourion veur.

Dre veuriadoù ha dre gêriadennoù eo strollet ar

soudarded, pep strollad savet evel-se o vezañ renet gant e bennoù-bras.

MERKOU AR MAREVEZH-SE : marevezh brezelioù « broadel » ; talvoudegezh an dachenn-emgann a zo bras ; dibab un doare-brezeliañ dibar ; kelennadur al lu ; kenreizhadur ar bagadoù.

## II. — LU AR ROUANEZ

*Kefridi* : krouidigezh ur stad dizalc'h.

*Doare-brezeliañ* : hêr da zoare-brezeliañ ha da genreizhadur Verkingetorix (da skouer Ballon). Marevezh ul lu tager ha nerzhleun, o kas ar brezel en tu-hont d'an harzoù.

## III. — LU AR C'HLADDALC'HELEZH (XI-XII-vet kantved)

Ar wizien a enroll hag a gelenn o soudarded, hag a sent ouzh galv o aotrou. Daou-ugent devezh ar bloaz a servij-brezel a zo nemetken ; ac'hano, un deskadurezh-vrezel peuz dister. Dister eo ivez niver ar soudarded, o vezañ ne guita ket ar gouerion o douaroù (ne vrezeliont ken nemet evit difenn an douaroù a labouront).

Ar brezelioù o vezañ stankoc'h-stankañ, ha diaesoc'h-diaesañ, skort e voe kavet ar reizhadur-se.

## IV. — LU AN DUGED

*Kefridi* : Difenn ar glad broadel en arvar.



*Kenreizhadur* : labour Yann IV hag hini konnestabl Klison.

Dindan renadur Yann IV (1364-1399) e stager da adreizhañ al lu e Breizh. Setu ar sevenadoù pennañ :

1. savidigezh kestell niverus-tre : Tour Solidor, kastell an Ermin (Gwened), kastell Dinan, tour-meur Klison, Elven, Oudon (Liger), Susinio, « Cesson » (Sant-Brieg), h.a...

2. reizhidigezh, — krouidigezh kentoc'h, — ar c'hanolierezh. En amzer Yann IV ensavidigezh ur « mestr-kanolier » (1391) ha krouidigezh labouradegoù kanolioù.

En amzer Yann V (1399-1442), dindan levezon Richemont, e kendalc'her da adreizhañ al lu. Teir c'hrouidigezh a bouez bras :

krouidigezh ul lu gopraet.
» ul lu padus.
» gwardoù-parrez.

Reizhadur luel ar C'hladdalc'helezh en deus en em ziskouezet skort, koulz e-keñver an niver-tud hag e-keñver an deskadurezh. Diaes eo a-hend-all o vezañ n'emañ ket ar soudarded nepred dindan dorn an aotrou ; re c'horrek e vez savet ar bagadoù gant ar wizion.

Rak-se :

1. *lu gopraet* — savet e vez bagadoù a-ratozh evit un argadadeg resis, ha disoudardet e vezont en dibenn anezhi. Soudarded gopraet — e galleg « souldays = soldats. A-zivout ar reizhadur-se, gwelout kontoù Teñzorierezh Breizh. Tu-c'hounit : bagadoù niverek ha gourdonet.

2. *lu padus* — n'eo c'hoazh nemet un taol-arnod.

Bagadoù gopraet o c'hrataat sentiñ ouzh galv an Dug.

3. *gwardoù-parrez* — 5 pe 6 gward e pep parrez, harnezet diwar goust ar barrez. War-dro 1500 parrez = lu a 9000 den.

*Kendalc'hourion* : Fransez I, Per II.

E-pad o renadur, kanolierezh brezhon eus an dibab.

Dalc'het e vo da reizhañ al lu-se betek amzer Fransez II.

1488 : Sant-Albin, diskar al lu brezhon-se.

AROUEZIOU AR MAREVEZH-SE : Lu ur stad vihan, bepred o vrezeliañ evit en em zifenn. Ac'hano : lu-emzifenn, — kestell, — kanolierezh. Menioù-youl dibaot da dagañ harzoù Breizh, evit klask pellaat un tammig ar riskl.

## V. — LU AR CHOUANED

*Kefridi* : diskar kenreizhadur un enebour o terc'hel ar vro dindan e zomani. Ac'hano :

*Doare-brezeliañ* : ar stourmata, diazezet dreist-holl war an dachenn (doare Verkingetorix).

« Brezel breizhek ar c'hleuzioù hag an antelloù ».

Heuliadoù :

*Harnezadur* ha klaviadur skañv ;

*Kenreizhadur* : da framm, ur feuriad pouezus a renerion hag a gelennerion. Diwar o zalvoudegezh eo e teu begenn al lu chouan.

Bagadoù : da ziazez, ar barrez.

Parrez = 1 gompagnunezh (etre 50 ha 150 den).



Kanton = 1 bataillon.

5-6 kanton = 1 rannad.

A-bouez eo ar skourroù-mañ :

Ereadurezh — Kasadurezh ;
Diskleriadurezh ;
Morerezh (dilestradegoù).

AROUEZIOU AR MARE-SE : brezel ha doare-brezeliañ ar re wan.

An doare-se da vrezeliañ a gaso ar Chouaned tostik-tost ouzh ar pal, hogen ne c'hellint morse peursevenin o youl drezañ.

Stourm *enep* ar c'henunvanañ gall, *nac'h* ar pezh a ginnig an trec'hour ; kement-se en ur zerc'hel start ouzh e amzer dremenet, e dir hag e hengounioù, evit kavout an nerzh da herzel : setu al lusk a gase ar Breizhad, lusk dibourvez a youl-krouiñ ha gounit.

## VI. — KLOZADUR

Diskouez a ra ar studiadenn verr-mañ, neket hepken pouez an darvoudoù luel war istor hor bro, hogen, dreist-holl, an ereoù start-start a zo etre tonkadur ar Gelted hag o zir, hag emdroad spered brezelel ar ouenn.

Rak-se, ma fell deomp hiziv an deiz reiñ d'ar Breizhad an tu da seveniñ an gallusterioù a zo ennañ, e rankomp teurel evezh mat ouzh an emdroad-se en e berzhioù brezelek.

Ha kemer a ray da batrom spered an hen Gelt, a ra fae war an tokarn, war an hobregon pounner, war glavier-stlepel al Latined a sko a-bell ;

ar C'helt a stourm en noazh, an hini a zo ar c'hleze berr e glav, ar c'hrog-ouzh-krog diwidre e emgann ?

Hag adgounit a ray e frankiz, e lec'h er bed en ur bleustriñ, dre studi ha dre ober, war ar perzh a reas brasted e c'hourdadoù, pa zeuent dre o fennaotrouniezh-vrezel da vistri war Europa, pa zegasent dezhi ur sevenadurezh dispar gant spered o breze-lourion, ampartiz o arzourion, kenreizhadur o c'he-vredigezh, reizhded o frederouriezh ; pe, daoust hag ec'h adkemero e roll en ur ginnig da skouer d'e vugale istor ur reuziad drouziwezhioù, istor ur bobl drec'het ?



# RAKSKRID DA DROIDIGEZH ONDINENN

gant Maopreden [1]

« Ret eo kounaat an esmae karantezus a sante Richarz Wagner evit Ondinenn Fouqué ; derc'hent e varv, an danevell goantik-se eo a lennas d'e dud ; dindan levezon he barzhoniez skañv ha melkonius, azezañ a reas ouzh ar piano, evit ar wech diwezhañ en e vuhez, ha c'hoari an heulienn a save en e spered ouzh ar verc'h-se eus an dourioù : testenn meulganenn-glozañ e Verc'hed-eñ eus ar Roen. Diarvar ez eo harozez Fouqué hag he deus awenet dezhañ ar varnadenn a-zivout ar vaouez hag ar garantez hag a gaver en e levr C'hoarigan ha Drama, eus 1851. « Donañ anien ar vaouez eo ar garantez, hogen ar garantez a zegemer hag a en em ro a-grenn enni an hini hag a zegemer. Ne deu ar vaouez da vout un hiniennn, e ster bloc'h ar ger, nemet p'en em ro-hi. Bez'ez eo merc'h ar gwag, ar boud diene hag a houlenn e-kreiz koummoù he bevlec'h-natur, betek ma tegemero, dre garantez ur gwaz, un ene. »

J. Rouge.

*Raklavar da vouladur gall Undine.*

Ha d'ar baron Friedrich Heinrich Karl de la Motte-Fouqué bout savet, a-hed e vuhez, skridoù a-vil-vern, — barzonegoù, romantoù, istorioù, pezhioù-c'hoari — n'eus mui bremañ, eus e gant dek ha tri-

(1) Troidigezh embannet war « Arvor ».

ugent oberenn bennak, nemet an danevellig vurzhudus « Undine » hag a vez lennet c'hoazh.

Un destenn eus ar boazetañ e-touez pobloù an Norz eo an hini bet dibabet amañ gant an arzour. Un destenn eus an hanternoziekañ. Hag an elfenn ouennel-se, daoust dezhi bout chomet marteze dic'houzvez d'ar skrivagner e-unan, eo hag he deus, hep mar, saveteet he buhez d'ar gontadenn.

E gwir, e mojenn Fouqué, e luc'h holl vravigoù speredegezh an Norz, ar re a weler o skediñ en Edda, en istorioù kozh Iwerzhon pe e danevelloù-pobl Breizh. E mojenn Fouqué, a lavaran. Reishoc'h e ve: e pennden ar vojenn ; an hini a ra he dreistelezh hag he c'hened : Ondinenn.

*

* *

Rak tud all ar c'hoari ne deo anezhe nemet skeudoù en-dro da Ondinenn, eilc'hoarierion degaset amañ hepken da lakaat splann a-wel tro-spered merc'h an dour. A-vec'h ma talv ar boan menegiñ ar besketaerion gozh, an dug hag an dugez hag an tad Heilmann. Ar besketaerion gozh, tud deol anezho, gwarezerion gwanded vugel Ondinenn ; an dug hag an dugez, na weler nemet ur wech en arvest, dezhe da skeiñ he c'hastiz gant Bertalda ; an tad Heilmann, sevener an dleadoù e-keñver Doue, hag a zeu amañ evit lidañ un eured hag un douaridigezh.

Souezhusoc'h eo gant Huldbrand. Daoust m'emañeñ en istor eus an eil penn d'egile, bezant e pep darvoud anezhañ, ker gwak ha ker gwan ez eo ma c'heller zoken en em c'houlenn hag bezañ en deus-



eñ ur bersonelezh. Ne deo nemet ur c'hoariell etre daouarn Ondinenn, Bertalda ha Kühleborn. N'en deus ket a vuhez drezañ e-unan ; kaset-digaset e vez gant al levezonioù ouzh e c'hronnañ, e-giz ur blouzenn gant froudoù enebour. Ur perzh-mat hepken ennañ : e gadarnded. Ha c'hoazh, ez eus war houmañ un doare liv marc'hegouriezhel a c'hiz kozh a lakafe kentoc'h da vousc'hoarzhin eget da vamañ. Eus an dreist-c'houronded diabarzh-se, hen barrekafe da vestroniañ ar bed en-dro dezhañ, n'eus netra. N'eo ket zoken gouest d'en em vestroniañ e-unan. Ne c'hall derc'hel na war e garantez, na war e gounnar, na war e zaeroù. N'eo-eñ nemet un adskeudenn tro-war-dro Ondinenn ha Bertalda. Un adskeudenn he holl sked e livioù flamm ha drant an diavaez.

O stourm hag o c'houzañv, o karout hag o kasaat en-dro d'an damskeudenn-se, hag en abeg dezhi, setu gwir c'hoarierion an danevell : Kühleborn, Bertalda hag Ondinenn. Leun a arouezelezh evel m'emañ an istor, ret-mat eo merkañ pehini eo talvoudegezh pep unan eus ar re-se.

Kühleborn eo nerzh dall ar materi, mac'hus, kreñv-dreist, diene, renet gant an tonkadur kriz. An natur, e Kühleborn, he deus kollet he holl hoal hegarat ha karadek, — hag a adkaver en Ondinenn — ; n'he deus miret nemet he zu meurdedus, yen, brevus. Kühleborn en deus meizerezh, moarvat ; met ket a galon ; e-keñver an estrenion da vihanañ ; rak, evit ar re kenouenn gantañ, e vleniañ a ra didruez e emgarantez vac'hom, e vezañs fallakr davet ar pal a venn tizhout : liñvañ a ra maezioù da garc'hariañ hini karetañ e nizez, beuziñ tud da gaout un donellad win : binvioù da c'hounit an trec'h. Ha

skeiñ diwezhatoc'h taolioù ferv ha yud gant ar re a lak Ondinenn da ouelañ ; hep soñjal e sko ivez war un dro, taol ar marv gant houmañ.

Bertalda eo skeudenn an den dindan veli e c'hoantoù drouk, e sioù fall. War hec'h ene-hi emañ bec'hiet holl vihander lorc'hus, holl warizi drenk merc'hed Eva ; bez' ez eo amañ da arouezian tud a zo o forañ un teñzor hag a zougont, hep gouzout dezho, dizellezek anezhañ, en o askre.

Hag o strivañ ouzh an daou-mañ, ouzh perzhioù fall an daou-mañ kentoc'h, gant galloud he c'harantez hepken, ur garantez dreist-muzul, setu Ondinennig, Ondinenn genedus-espar.

*

* *

Ne c'heller ket, o voemañ ouzh kaerder flour ar verc'h-se eus ar gwag, en em virout a soñjal en ur vorganez all, ker brudet hag hi pe vrudetoc'h c'hoazh, eus al lennegezh hanternoziek : Plac'hig vihan ar mor Andersen.

Bamus eo o c'hened dezho o-div, kriz o flanedenn. An eil avat, merc'h ar mor, leun an danevell eus e ec'honder divent ; eben, merc'h andonioù fresk kornadoùigoù glasvezek, o stivellañ e goudor an deliaoueg. Mouezh ar ouenn eo se hep mar : ar vouezh eus annezad an enezennoù danat hag hini eus maeziad rannvroioù gwer ha laouenik Bro-Schwab.

Brasoc'h an diforc'h, avat, eget an disheñvelder diavaez-se. E kontadenn Andersen, bez' ez eo lusk un ene taer, losket, devet, pulluc'het gant ar c'hoant, davet an uhelañ ; un ene oc'h aberziñ, an eil goude egile, pep tra d'an uhelvennad, d'an huñvre, tra ma sant anezhañ, ranngalonet, o pellaat dioutañ ; hag a gav c'hoazh, daoust ma hañval ez eo tec'het kuit da vat ar pal a rede-eñ davetañ, kadarnded a-walc'h, goude bout aberzet pep tra, d'en em aberzañ e-unan, hep goanag.

En Ondinenn, en enep, ez eus un daouelezh n'eo ket hep noazout ouzh talvoudegezh an danevell. Fellet en deus da Fouqué diskouez e vorverc'h, da gentañ diene, da c'houde gant un ene hag anataat splann en doare-se priz an elfenn doueel-se e mabden. Evit diskouez an enebiezh etre daou stumm Ondinenn eo ez eo bet studiet pep degouezhadenn er vojenn : Ondinenn, en enezennig gant he muiañkaret, o chom difrom-kaer ouzh galvadennoù hag aspedadennoù ar c'hozhiad ; — goude an dimeziñ, Ondinenn o vennout kuitaat buanoc'h ar besketaerion gozh da virout na c'houzañvfent re. Ondinenn o tantañ dorn Huldbrand netra nemet o klevout anv Bertalda ; — goude an dimeziñ, Ondinenn oc'h ober ar brasañ profoù d'he c'hevezerez. Fastus e vefe kenderc'hel dre ar munud gant ar c'heferata-se. Menegomp c'hoazh avat un darvoud na zeu nemet evit diskouez speredegezh merc'h ar c'hoummoù, rak ne dalv tamm ebet da gas an istor war-raok : abadenn an donellad win n'eo dezrevellet nemet da lakaat Ondinenn da lavarout « Pep unan evit e sac'h », ur ger-stur a vo eil darn penn-da-benn an istor an dinac'h anezhañ.

Ondinenn, evel plac'hig vihan ar mor, a zo ret dezhi kaout un ene. Tra ma tle, avat, morwregig Andersen aberzañ, da vont er glaskadenn arvarus, ar c'haerañ-holl a zo enni : he mouezh, — pezh a ray

dres diouez dezhi da zont a-benn da zimeziñ gant ar priñs — ha gouzañv ur verzheridigezh bep munutenn, ez eo roet da Ondinenn pep tra ret da c'hounit karantez Huldbrand : ur gened dreistdenel, an digenvez en ur c'hornadig hoalus, skor galloudus hec'h eontr Kühleborn ; ha bez' e c'hounezo-hi hec'h ene e dousterioù an nozvezh eured. Evit gwir, n'eo ket heñvel kennebeut an dalvoudegezh roet gant an oberourion d'ar ger « ene ». An ene, evit Andersen, eo an elfenn beurbadel-se a laka an den da vevañ, goude marv e gorf, en ur bed sklerijennusoc'h hag eürusoc'h. Se hepken eo a vank da blac'hig vihan ar mor hag evit-se eo ez a-hi betek penn pellañ an emvevezusted. Eus ar vuhez peurbadel, en enep, ne ra Fouqué meneg nemet ur wech, e diwezh ar pennad 8 ; ha goude n'eus mui anv ebet anezhi. Pezh a ra ar skrivagner alaman eus an ene a zo kentoc'h ar galon, « ar galon o fotañ gant ar garantez ». A-raok an dimeziñ, ne gar Ondinenn nemeti marteze ; ha c'hoazh ne soñj ket e se ; ne soñj e netra ; plijet eo gant hinon an amzer a zo, hep plediñ na gant an tremened, na gant an dazoned. Ne c'hoanta ket hec'h-unan un ene ; spontet eo zoken gant e skeudenn o tont. Penaos ivez e vije bet disheñvel, eviti na vourr nemet ouzh bleunioù dibad an amzervremañ ?

Dav eo degas amañ da goun pezh a lavare Gœthe: « Mar fell deoc'h karout Fouqué, lennit e Ondinenn hag a zo e gwirionez eus an hoalusañ. Moarvat, mat e oa an destenn ha ne c'heller ket lavarout zoken en dije ar barzh tennet anezhi pep tra a oa enni. Daoust da se, mat-kenañ eo an Ondinenn-se hag e viot plijet ganti. »



*
* *

Prizius-meurbet ar bravigoù hanternoziek a welev en Ondinenn.

Bez' ez eo, da gentañ, ar veskadenn-se eus ar bed kuzh gant ar bed-mañ. N'eus ket, e speredegezh lennegezhioù an Norz a harz spis, didreuzus, etre chomva ar speredoù hag hini ar c'horfoù. E kontadennoù Breizh, emañ an Anaon o redek an hentoù, o kenvevañ, hag i disgwel, gant an dud. E Faust hag e Makbez, muioc'h a levezon war ar bed o deus annezidi an usved eget re hon douar-ni. Amañ, nec'het e vefed o lavarout pelec'h ez echu ar bed-mañ ha pelec'h e krog ar bed all. Zoken ur wech aet da chom dindan an douriou, e kendalc'h Ondinenn da vout gwir bennden an danevell ha da gemer perzh e pep darvoud anezhi. Evit Kühleborn, bez 'ec'h en em ziskouez atav dindan ur stumm berus, fiñvus, kemmdigemm evel an dour. Hag an natur hec'h-unan, engiget gant an hollvuhezouriezh, a gemer evit gwir he lod er c'hoari.

Perlezenn all : ar garantez, fromus, treantus-dreist, he nerzh diharzadus. Ondinenn eo skeudenn ar garantez. Muioc'h : bez' ez eo hi ar garantez hec'h-unan (Evel dres, eus an eil Ondinenn, an hini loavusañ, eo e komzer amañ). Karout a ra ar re a red anezhi da ouelañ. Karout a ra Bertalda, Bertalda rok hag emsellus. Hag Huldbrand an ozhac'h disleal he lakay en e gounnar da goll ar re a gar. Bez' e oar zoken tennañ eürusted eus daeroù ar garantez : « Ur gerentiezh strizh, » emezi, « a laka levenezioù ha poanioù ar garantez da vezañ heñvel en un doare

ker klouar hag o ere ken don ma n'oufe tra o disrannañ mui ; an daeraouenn a c'hleb ar mousc'hoarzh o c'henel, ar mousc'hoarzh a hoal an daeraouenn ermaez eus he minic'hi. »

Ar garantez-se a zo glan. Peurc'hlan eo Ondinenn ; hag ivez an dud en-dro dezhi, daoust dezho bout levezoniet gant sioù niverus. Ha n'eo ket an hini bihanañ eus tuioù mat an danevell. N'eo ket ur romantour gall hag en dije tremenet ur pennad a-bezh da lakaat ur beleg da zont da lidañ an eured ; ha, da ziwezh an istor, e vije deut Bertalda, moarvat, dindan e bluenn, da vezañ mestrez Huldbrand.

Da echuiñ, ret eo pouezañ war al lec'h roet amañ d'ar vaouez. Testenioù boas an Hanternoz a zo holl bodet en istor : Ondinenn o reiñ harp da Huldbrand evit dont a-benn da zimeziñ, Ondinenn o saveteiñ Huldbrand, Ondinenn o vervel diwar re-garout. E gwirionez, daoust d'he breskted, ez eus en Ondinenn ur gened c'hlan ha karantezus a lak an den da vezañ bamet diouzhtu.

*
* *

Hanternoziek eo an danevell. Ha, padal, ez eus enni traoù a-dreuz, a dorr hec'h unvaniezh, a noaz ouzh he braventez. An elfennoù displijus-se a zo dleet d'ur spered estren troet war-du ar c'hreisteiz hag e venozioù enebour d'hor re : ar spered gall.

Da ouenn Fouqué eo dleet hep mar : gall-rik e oa a-berzh tad. Hag ivez d'e zesavadurezh, diazezet-holl war ar fals-ouiziegezh-se azeulet kement gant ar C'hallaoued : desket en doa Fouqué, madik-mat, al latineg hag ar gresianeg ; ivez ar spagnoleg hag an italieg. Ha n'eus ket ezhomm menegiñ ec'h anaveze ervat ar galleg.

D'ar spered-se eo ez eo dleet al liv marc'hegouriezhel iskis ha diamzeret a zo strewet war e oberoù, awenet ennañ gant an hevelep tro-anien hag a laka c'hoazh ar gelennerion Skolioù-Meur Bro-C'hall da ober romantoù marc'hegouriezh eus hen istorioù Kembre, dic'hallus ma' z int da dizhont, dindan ar wiskadenn a gavont c'hoarzhus, danvez speredel hollbrizius an diabarzh.

Dezhañ ivez al liv « koantik » — ur ger a zeu nouspet gwech dindan bluenn an oberour ha n'eo ket hep divlasaat ar skrid — a c'hall hañvalout plijus-dreist d'ar re a denn kement a lorc'h eus o « galanterie ».

Dezhañ c'hoazh an euzhadenn-se a ra deoc'h skrijañ, en un istor ken diantek : pa respont Huldbrand da ziskuliadur ennoùs ha fromus e wrez « e oa eürusoc'h eget al luner Pugmalion, m'he doa an Itron Wener roet ar vuhez d'an delwenn varmor en doa-eñ savet diwar he fatrom d'ober anezhi e vuiañ-karet. »

spered-se a zo kiriek da zaouelezh ar skrid hag en

En diwezh, n'eo nemet re-boellegezh an drospered-se a zo kiriek da zaonelezh ar skrid hag en deus poulzet ar barzh, da boellata priz an ene, da geferata an div Ondinenn, an hini diene hag an hini all. Pegen fromusoc'h ha treantusoc'h, — ha kenteliusoc'h ivez, peogwir e felle da Fouqué ober ur gentel, — eo an emvevaat garv hag ar striv davet ar gourvuhez gant plac'hig vihan ar mor !

*
* *

Marteze ez eo bet un tamm didruez ar studiadennig-mañ o lakaat a-wel pezh a harz ouzh mojenn Fouqué da vezañ ur bennoberenn. Padal, daoust d'he fazioù, daoust d'he stumm-skrivañ ameeun, d'hec'h hirderioù zoken, e vo lennet atav gant plijadur istor merc'h an dourioù ha boemet e vo an dud gant e gened varzhonius, e freskted skañv ha laouen, e c'houronded uhel. D'e dañva ervat, koulskoude, e vefe ret piaouañ un ene glan-glan-glan : an ene bugel-se a zigore dimp, gwechall, bedoù eeun ha marzhus na adkaver morse.

Here 1942.



# AOZADUR FRAMM KELTIEK BREIZH

## 1. STROLLAD-BLENIAÑ

Strollad-bleniañ Framm Keltiek Breizh, anvet e Roazhon d'ar 7 a Vezheven 1942, a zalc'has e vodadeg kentañ d'ar 26 a C'houere.

Anvet e voe, hervez ar reoliadur, ur sekretour hag un teñzorour.

Setu amañ roll izili ar strollad-bleniañ :

Roparz Hemon, *rener.*
P. Mocaer, *adrener.*
Y. Fouere, *sekretour.*
F. Goinard, *teñzorour.*
F. Even.
Y. Guerchet.
Y. Hemar.
Florian Le Roy.
Bernard Roy.
G.-G. Toudouze.

## 2. RANNOU BRAS

Bez' ez eus 11 a rannoù bras, e penn pep rann ur sturier. Setu amañ ar roll anezho, gant anv ar sturier :

I. Brezhoneg (Roparz Hemon).
II. Galleg (Bernard Roy).
III. Ijinou-Kaer (R.-Y. Creston).
IV. Tisaverezh ha Gwelvaou (Y. Hemar).
V. Sonerezh hag Arvestou.
VI. Skiantou (G.-G. Toudouze).
VII. Arboellerezh (Y. Guerchet).
VIII. Kevredouriezh.
IX. Bruderezh (Jorj Lemée).
X. Diellerezh (R. de la Godelinais).
XI. Diavaez (P. Mocaer).

3. KEVRENNOU

Pep rann a zo enni kevrennoù, e penn pep kevrenn un daneveller. Setu amañ roll ar c'hevrennoù :

I. Brezhoneg. 1. Yezhoniezh. — 2. Lennegezh. — 3. Kelennerezh.

II. Galleg. 1. Yezhoniezh. — 2. Lennegezh. — 3. Kelennerezh.

III. Ijinou-Kaer. 1. Liverezh ha skulterezh. — 2. Arzoù-implij.

IV. Tisaverezh ha Gwelvaou. 1. Tisaverezh. — 2. Kêroniezh. — 3. Arzoù-iliz. — 4. Savadurioù ha Gwelvaoù.

V. Sonerezh hag Arvestou. 1. Sonerezh. — 2. Kan ha Koroll. — 3. Arvestoù.

VI. Skiantou. 1. Istor. — 2. Ragistor hag Henoniezh. — 3. Douaroniezh. — 4. Tudoniezh. — 5. Naturouriezh. — 6. Bevoniezh ha Mezegiezh.

VII. Arboellerezh. 1. Labour-douar. — 2. Kenwerzh hag ijinerezh. — 3. Micherioù. — 4. Merdeadurezh. — 5. Ergerzh. — 6. Aozerezh micherel.

VIII. Kevredouriezh. 1. Studioù kevredouriezh. — 2. Buhez ar spered. — 3. Tiegezh. — 4. Yaouankiz. — 5. Sportoù. — 6 Yec'hedouriezh. — 7. Lezennouriezh. — 8. Kenskoazell.

IX. Bruderezh. 1. Kelaouennoù. — 2. Skingomz. — 3. Embannerezh. — 4. Skignerezh. — 5. Kelc'hioù ha kevredigezhioù. — 6. Kendalc'h ha displegadegoù.

X. Diellerezh. 1. Teulioù. — 2. Lenndioù. — 3. Mirdioù. — 4. Diskouezadegoù.

XI. Diavaez.



Bez' ez eus 46 kevrenn en holl. Setu i amañ renket hervez urzh al lizherennoù :

1. Aozerezh micherel.
2. Arvestoù.
3. Arzoù-iliz.
4. Arzoù-implij.
5. Bevoniezh ha mezegiezh.
6. Buhez ar spered.
7. Kan ha koroll.
8. Kelaouennoù.
9. Kelennerezh.
10. Kelennerezh (galleg).
11. Kelc'hioù ha kevredigezhioù.
12. Kendalc'h da displegadegoù.
13. Kenskoazell.
14. Kenwerzh hag ijinerezh.

15. Kêrionezh.
16. Diavaez.
17. Diskouezadegoù.
18. Douaroniezh.
19. Embannerezh.
20. Ergerzh.
21. Istor.
22. Yaouankiz.
23. Yec'hedouriezh.
24. Yezhoniezh.
25. Yezhoniezh (galleg).
26. Labour-douar.
27. Lenndioù.
28. Lennegezh.
29. Lennegezh (galleg).
30. Lezennouriezh.
31. Liverezh ha skulterezh.
32. Merdeadurezh.
33. Micherioù.
34. Mirdioù.
35. Naturouriezh.
36. Ragistor hag Henoniezh.
37. Savadurioù ha gwelvaoù.
38. Skignerezh.
39. Skingomz.
40. Sonerezh.
41. Sportoù.
42. Studioù kevredouriezh.
43. Teulioù.
44. Tiegezh.
45. Tisaverezh.
46. Tudoniezh.



## 4. KUDENN AR BREZHONEG ER FRAMM

Div yez a implijer er Framm, ar brezhoneg hag ar galleg.

Pouezus-tre eo, aes hen kompren, reiñ d'ar brezhoneg ul lec'h bras, ken bras ha ma c'heller. Arabat e vefe ar Framm evel meur a strollad all, ma vez tennet an tog ur wech an amzer d'hor yezh, ... ha kendalc'het e galleg.

N'hell ar brezhoneg ober berzh er Framm nemet ma lakaer e-barzh pep kevrenn ar vrezhonegerien da genlabourat, distag diouzh ar c'hallegerien. Ar vrezhonegerien avat n'int ket stank c'hoazh en holl gevrennoù. Fur eo eta dibab kevrennoù 'zo, enno un niver bras a-walc'h a vrezhonegerien, ha diazezañ start al labour er c'hevrennoù-se.

Setu amañ ar roll anezho :

Arvestoù.
Arzoù-iliz.
Bevoniezh ha Mezegiezh.
Buhez ar spered.
Kan ha koroll.
Kelaouennoù.
Kelennerezh.
Kendalc'h ha displegadegoù.
Douaroniezh.
Istor.
Yaouankiz.
Yec'hedouriezh.
Yezhoniezh.
Lenndioù.
Lennegezh.

Lezennouriezh.
Naturouriezh.
Skignerezh.
Skingomz.
Tudoniezh.

Hor pal e-doug ar c'hendalc'h a dle bezañ graet etre an 20 hag an 23 a viz Mae a dle bezañ reiñ da bep unan eus ar c'hevrennoù brezhonek-se ur vuhez dezhi hec'h-unan. Keloù a-zivout se a gavor dizale war *Walarn*.

R. H.

Moulerez 17, ru d'Algesiras Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Koumanant a enor : 100 lur ar bloaz

Kas an arc'hant da :
L. Nemo, 110, Bd. de Metz, Rennes
(C. C. 121-10 Rennes)

Priz an niverenn : 10 lur

Aotre-embann niv. 408
Autorisation de paraître n° 408